LEVRAOUEG GWALARN

# MARVAILHOU AR VRETONED

DASTUMET
GANT
ROPARZ HEMON

EIL MOULADUR

GWALARN
BREST
1941

▲

*Oc'h embann al levr-man̄, saludomp, gant doujan̄s hag anaoudegez vat, ar Vretoned kalonek o deus stourmet a-hed o buhez, ha roet hep konta o ar-c'hant hag o foan, evit difenn ha skigna hor yez santel, ar BREZONEG. Saludomp dreist-holl ar re, brudet pe divrud, anavezet pe dianav, o deus savet ar marvailhou hag ar barzonegou a gaver aman̄. Holl e vefe o brasa plijadur gwelout o oberou o talvezout d'o c'henvroiz, hag a-raok pep tra, d'ar vugale o deus hizio an eurvad, — nac'het ouz ar re goz, — da zeski yez sakr o zadou war bankou ar skol.*

*E-touez ar Vretoned vat-se, hag er penn kenta anezo, menegomp unan a vo e ano karet hag enoret keit ha ma vevo Breiz : Fransez Vallée, reizer ar BREZONEG, en deus bleniet hag harpet e pep doare, e-pad ouspenn ugent vloaz, ar gazetenn « Kroaz ar Vretoned », m'hon eus tennet diouti an darn vuia eus ar pennadou dastumet aman̄.*

R. H.

▼

# TAOLENN

# Maro Sant Jozev

Jozev a Nazared a c'hede e finvez tost. E-harz e wele, Mari a bede o veilha anezañ. Jezuz, dourn an hini toc'hor en e zourn, a frealze e eur diweza, o komz d'ezañ eus eürusted ha douster rouantelez Doue, ha dindan sell tener ar Mabig-Doue, Jozev a sante poaniou e izili o tousaat.

Koulskoude, eur goumoulenn a dristidigez a deñvalae, eur wech ar mare, daoulagad ar c'hlañvour war e dremenvan, hag e zaoulagad a seblante eur melezour eus dremm Vari, warni eur boan guzet ha na grede ket Mamm Jezuz diskulia. Morse ar baourentez ne oa bet tennoc'h evito. An amzeriou a oa diaes, al labour dister, ar c'hounidigez skañv, hag en ti paour e-lec'h e kreske an Hini a c'holo an douar a gaerder, e c'heded, evel laboused, ma plijje gant Doue degas bara.

Trede beilhadeg an noz a echue. Ar goulou-deiz a goumañse gwenna uhelderiou Tiberiad. Huanadou an hini toc'hor o doa douster an avel sioul a ra, en hañv diouz ar mintin, d'ar geot plega war ar blenenn ; Jozev a seblante morgousket. Digeri a reas e zaoulagad da gan ar c'hilhog, hag oc'h en em drei ouz Jezuz :

— Va gourvez a reot prest, emezañ, e-kichen va zadou. Anaout a ran devosion ho Mamm hag ho hini. Kemer a reot pled gant va c'horf. Mes eoul ar gleuzeur (1) a nebeuta, ha chom a raio a-walc'h

(1) *kleuzeur* : lamp.

ganeoc'h d'am beilha betek va eur diweza ? Ho Mamm a zo re baour evit paea va liñsel. Roet hon eus bet sikouriou da Neri, eus Kana, eun alar da Natan, mab Tolomai, a zo o chom e plenenn Zabulon. An nebeut luriou a dleont d'imp a vo a-walc'h evidoc'h evit va douaridigez (2). It d'o c'herc'hat, va Mab, ha ra roio Doue d'in ar joa d'ho pinniga en distro.

— Me a raio, eme Jezuz, hervez ho menoz.

Lasa a reas e votou, hag o tiskenn diwar dosennou Nazared, e pellaas war-du ar blenenn. Dindan bannou an heol o sevel, e weled o ruzia, er pellder, kern meneziou bro Gaolan hag o lugerni an erc'h war an Hermon. An tommder nevez c'hanet a roe d'an traou o c'henta c'houez vat, ha Jezuz a haste bale e-kreiz freskadurez an avel vintin hag ar sklerijenn fuilhet (3) war ar parkou hag ar pradou.

Hasta a rae, gant sentidigez ha karantez, d'ober bolontez e dad-mager ha da frealzi e eur diweza.

Evel ma tremene tost d'eur bod spern gwenn, e welas, war gostez an hent, gourvezet ha leun wad, eun oan o vlejal, hag a seblante e bedi da gaout truez outañ. Plega a reas a-zioutañ, astenn a reas e zourn, hag an oan, pare, a savas dindan stok an dourn divin.

Evel ma treuze eur parkad olivez, e welas, ouz troad eur wezenn, eur rouzegan displu kouezet diouz e neiz. Kemer a reas truez outañ. An evn, tommet gant dourn Jezuz, hag o santout eskell o tiwana d'ezañ, a gemeras an nij en eur c'houitella.

En diwez, evel ma tostae ouz Kana, e tegouezas

(2) *douaridigez* : interamant.
(3) *fuilhet* : skignet.

gant eur mevel da Neri, ha digantañ e c'houlennas kelou eus e vestr.

— Aotrou, eme ar servijer, Neri hor mestr a zo e-maez ar gêr. Aet eo gant tud eus Tur da werza gloan e zeñved da Veizan.

Ha servijer Neri a bellaas. Edod war-dro ar pedervet eur. Trist ha skuiz, Jezuz a azezas war gostez an hent. Goude e kendalc'has e hent a-dreuz plenenn Zabulon, hag ec'h erruas, war-dro ar c'houec'hvet eur, gant ti Natan.

An ti a oa sioul ha kloz. Natan, mab Tolomai, a oa e eured merc'h eur Sadukean, hag a felle d'ezañ gounit d'e du, evit, dre e c'halloud, kreski e zanvez hag e vrud.

Jezuz a ziskuizas war dreuzou an nor, ha goude beza kemeret eur fiezenn bennak hag eur werennad dour digant eur pagan eus Kaparnaom, disprizet gant an holl, ec'h adkemeras hent Nazared.

Evel ma haste, an Droukspered a dostaas hag a lavaras d'ezañ :

— Te hag a harp buhez faezet eun oan, ha ne c'hellfes ket rei urz d'an eoul da chom hep uza er gleuzeur ?

Ha Jezuz, hep ehan, a respontas hepken :

— Ober a ran bepred bolontez va Zad, ha n'eo ket aze ar pez en deus goulennet.

Evel ma koueze an noz war an douar, an Droukspered a dostaas eun eil gwech, hag a lavaras d'ezañ :

— Te hag a wisk ar rouzegan hep plu, n'ec'h eus ket kavet hizio eul lur nag eur gwenneg evit prena eul liñsel d'az tad-mager. Ro urz, hag e kavi war da hent da zastum kement ha ma kari a beziou arc'hant. Anez, da betra e servijo skuizder da zevez ?

— Enoret em eus va Zad, a lavaras Jezuz, pa ’m eus graet e volontez.

Hag e hastas dillo war-du Nazared.

Noz e oa pa zegouezas.

Ar gleuzeur a varve e-kichen an hini toc’hor, hag a zisterae atao e huanadennou, ha Mari, en e harz, a bede hag a veilhe bepred.

Neuze eun intañvez baour a Nazared a antreas, hag he doa eur park a leve ha daou oan, ha Jezuz a c’houlennas diganti aluzen eul liñsel hag eun nebeut eoul, a yeas da gerc’hat raktal.

Pa zistroas, Jozev en doa rentet e huanad diweza, ha war gorf ar c’halvez paour, Jezuz a ouele, e dal pleget...



## Yann Boc’h-Ruz

Alies al labourer-douar,
War-c’horre an nant (1),
A wel, a-dreñv an alar,
Eul labousig drant.

E c’houzoug ’zo ruz a-grenn.
Perak ? Piou hen goar ?
Selaouit eur gontadenn
N’he deus ket he far.

P’edo hor Salver karet
Ouz e groaz santel,

(1) *nant* : kreiz an ero.

Goloet a wad, glac'haret,
O vont da vervel.

War benn an Aotrou Jezuz,
Setu eun evnig,
Eun evnig karantezus,
O tont goustadik.

O ! emezañ, mar gellfen !
Me a blijfe d'in
Tenna er-maez eus e benn
Unan eus an drein.

Hag al loenig a skuize,
Gant e vec'h diaes,
Hag ar C'hrist a vousc'hoarze
Ouz ar paourig kaez.

Gant kalz a boan e tennas
Eun draen evit mat,
Mes ar c'haezig, gouliet-bras,
A rede e wad.

E c'houzougig a vez ruz,
Ruz-flamm abaoe.
Echu eo marvailh dudius
An Evnig Doue.

BARZ AN ARVOR.

## Buhez ha Maro Pitibian

— Pitibian, paour kaez kamalad, o vont da vesa e oas ken beure ?

— Ya, eme Pitibian.

Pitibian en devoa dek vloaz, tost da unnek, emezañ. Da vloaz e oa d'ober e bask. Mes da welout, n'eņ devoa ket en tu-hont da nao vloaz. E ziouhar a oa chomet ken berr ha ken moan, e izili ken kasti !

Ar boan hag ar baourentez o devoa harzet anezañ da greski, evel pa vije bet lakaet eur maen d'ezañ war e benņ adalek an deiz ma oa ganet. Eun druez e oa gwelout anezañ o vont gant an hent gant e vuoc'h, ar vuoc'h lart, uhel ha pounner, hag ar paotrig war-lerc'h ken treut, ken munut, ken bihaņ ma oa bet anvet gant an dud Pitibian. Pa veze a-dreñv ar vuoc'h, ne veze gwelet tamm anezañ, ac'han klevout eur vouez voan, skuiz ha brevet o huchal :

— Ei do, Penņ-briz !

Hag e veze gwelet neuze Pitibian o tispaka a-dreñv lost e vuoc'h en eur ruza e voutou-koad hag en eur grignat eur c'hoz tamm bara sec'h, e lein pe e verenn, evel ma vije.

Paour kaez Pitibian ! E vamm, gouez d'ar son, « a oa dañserez », hag e dad a oa mezvier, ha Pitibian a oa merzer ganto. Nag a wech en devoa glebiet e vara sec'h gant e zaerou a vugel ! Nag a wech en devoa tremenet hep e damm bara d'e lein pe d'e goan, hag en devoa kemeret avi ouz ar vuoc'h. Hounnez da vihana, pa c'hellje peuri ar geot, a veze bepred mat ar bed ganti.

Nag a wech, goude beza bet savet da beder eur beure, da vont da vesa, e oa manet kousket en hentou hag en nantou (1), ha dihunet gant mouez c'haro e dad o c'hervel warnañ :

— Pelec'h eo aet da vuoc'h, mil malloz ?...

Nag a wech, gwasoc'h c'hoaz, e oa bet dihunet gant an taoliou treid, e gosteziou blonset, e ziouhar duet !

Koulskoude n'en devoa nemet dek vloaz. Da zek vloaz, eur bugel ne vez ket tout an nerz o heulia anezañ. Da zek vloaz e kaver mat e hun da veure. Da zek vloaz e kaver mat e lein, e adlein, e verenn, e adverenn hag e goan. Da zek vloaz, e kaver mat, dreist-holl, pok eur vamm hag eun tad. Mes Pitibian ne oa ket, hervez, diwar gouenn ar vugale all. Da beder eur e veze savet en hañv ha da bemp eur er goañv. Daou bred patatez bemdez pe bara sec'h a oa trawalc'h evitañ. N'en devoa ket a soñj da veza bet biskoaz nag eur pok nag eur gomz karantezus.

Koulskoude, Pitibian a chome beo.

Ar vugale all a gresk, a larta, a greñva. Pitibian a oa trawalc'h d'ezañ chom beo hep komz a greski nag a greñvaat. Mar en devoa tapet tri livr ha daou-ugent ha daou droatad hanter, e o hep gouzout d'e dad ha d'e vamm. Bremañ, avat, en devoa e gont. Paour kaez Pitibian !

En deiz-se e tremenas du-mañ war-dro peder eur hanter, en eur jilgamma war-lerc'h e vuoc'h.

— Kamm out, Pitibian ?

Hag heñ, en eur sevel warnoun e zaoulagad glas ha ledan, ken trist ha ken dous :

(1) *nant* : traonienn ; ivez, kreiz an ero.

— Ya, emezañ, va zad en deus roet eun taol troad d'in !

— Deus ganin betek an ti !

Dont a reas en eur jilgamma hag en eur grignat eur c'hoz tamm kreun ken kalet hag eur maen.

— Dal, debr an tamm soubenn-se, ha kas ganit an tamm bara hag an tamm kig-mañ.

Sellout a reas gant eun aer souezet, eun aer da lavarout : « Me a grede d'in penaos ar vuhez a oa beva gant bara sec'h ha taoliou treid ».

— Emberr, emezoun, pa zistroi, ez po kemend-all.

Ne grede ket kemer ar bara. Pa lakais anezañ en e zourn, ne reas van ebet. Ne lavaras netra, nemet mont er-maez warlerc'h e loen. Ar vuoc'h he devoa dalc'het da vont. Heñ a chomas nec'het-bras, en e sav, da c'hedal. Goude beza graet eur sell en-dro d'ezañ, e tec'has en eur redek war grec'h gant an hent, etrezek e bark, ankounac'haet gantañ en devoa kig ha bara en e zourn, hag ankounac'haet gantañ e oa kamm.

*

* *

Bep abardaez-noz, mamm-goz a oa kustum da zeski o fedennou ha d'ober katekiz d'ar vugale diwar-dro. Pitibian a zeue a-wechou. En noz-se e welis anezañ e-touez ar re all.

— N'out ket deut da glask bara ha kig d'az advenn ?

— Nann, emezañ, va zad n'oule ket (2).

— Perak n'oule ket da dad ?

— Lavarout a ra n'em eus ket ezomm a gig.

(2) *n'oule ket* : ne felle ket d'ezañ.

— Debret ec'h eus an tamm az poa bet evit ar beure ?

— Va zad en deus debret anezañ.

— Da dad ?

— Ya, va zad en deus muioc'h ezomm a gig egedoun. Ne ouzoc'h ket, va zad a rank labourat ?

Chom a ris dilavar. Ne ouien petra da respont. Erru e oa e dro da lavarout e gentel.

— Pitibian, eme mamm-goz, grit ho sin ar groaz. Pez a blije d'ezañ ar muia en e damm buhez a oa lavarout katekiz ha klevout kana kantikou. Heñ ne oa ket evit kana. N'en devoa mouez ebet. Pa voe echu ar c'hatekiz, mamm-goz a c'houlennas digantañ :

— Petra a vo kanet fenoz, Pitibian ?

— Sant Jozev, emezañ.

Bep gwech, pa zeue, e veze ret kana Sant Jozev. Hag int da gana, eiz pe nao a-gevret (3) :

« Sant Jozev, pried Mari,
Tad-mager da Jezuz :
Ni 'fell d'imp hoc'h enori,
Paeron karantezus. »

Va sell a oa war Pitibian. E vuzellou a finve, mes ne zeue mouez ebet eus e c'henou. E zaoulagad digorbras a oa sklaer ha lugernus evel eur banne dour en eur werenn, pa sko an heol warnañ.

Mantrus e oa gwelout anezañ, munut evel ma oa, gant e zremm disliv ha skarzet, e vleo melen evel al lin, en-dro d'e dal liou ar c'hoar.

(3) *a-gevret* : asamblez.

Menel a ris da soñjal ha da glask em spered perak e chome war an douar eun inosant ken didamall ha ken gwalleürus.

Perak ne oa ket aet gant Doue adalek e glemmadenn genta ? Souden, eur soñj a dreuzas va spered evel eul luc'hedenn : « Ar bugel-mañ a zo e pinijenn evit e gerent ha marteze evidomp holl. Biskoaz n'en deus tañvaet gant ar vuhez nemet eur blaz trenk ha c'houero. Biskoaz joa, biskoaz plijadur n'en deus bet a-berz e dud. E gerent a zo drouk en e geñver. An dud a zo dizeblant ha kriz. E lod a zo gouzañv, ha goude gouzañv, mervel, pa vo deut an eur. »

En nozvez-se, a-raok ma 'z eas d'ar gêr, e rois d'ar paotrig eur pez pemp gwenneg da gaout e lod a-benn ar sul war-lerc'h. Ne reas ket muioc'h a van eus an arc'hant eget n'en devoa graet eus ar bara. Oc'h erruout er gêr, e roas an arc'hant d'e vamm, gwerz eur banne ouspenn eviti.

*

* *

Nebeut amzer goude kement-mañ, e soñjis ne welen ken Pitibian. Goulenn a ris eus e gelou gant eur c'hanfard, e amezeg.

— En e wele emañ, eme ar paotr-se.

— Gwall glañv eo ?

— Me ne ouzon ket. Gorou 'zo gantañ.

Goude ar respont ken dibalamour, ar c'hanfard a yeas en e dro, en eur c'houitellat.

Me a soñjas mont betek ti ar c'hlañvour.

Allas, biskoaz n'en em gavis ken mantret.

War eun tamm plouz, gant eur werennad dour en e gichen, e oa astennet ar bugel. Ne oa nemet ar

relegou anezañ. N'anavezis nemet e zaoulagad glas ken dous ha ken trist hag e vleo melen war e dal liou ar c'hoar.

Ar peurrest n'en devoa ken na stumm koz, na stumm yaouank, na stumm mann ebet, nemet stumm ar maro. Trei a reas etrezek d'in e sellou, hag e lavaras dre e alan :

— Ar c'hantig, ar c'hantig kaer !

Neuze e serras e zaoulagad, hag e reas hogos evel eur mousc'hoarz. Biskoaz n'em boa gwelet anezañ o vousc'hoarzin. Neuze 'ta, ne oa bet netra en e vuhez nemet ar c'hantig-se hag en devoa skuilhet en e galon eur berad levenez !

Dont e reas da soñj d'in e oa o chom, e-kichen, eur plac'hig hag a gane mat kantig Sant Jozev. Mont a ris d'he c'herc'hat.

— Mari, kan da Bitibian kantig Sant Jozev.

Ar plac'hig a grogas gant an diskan, ha goude e kanas eur poz. Mes souden, ar vamm a laoskas eur c'harmadenn :

— Tavit 'ta, emezi. Ne welit ket e lakait anezañ da vervel !

Gwir e oa. Ar c'hlañvour en devoa serret e zaoulagad, mes war e zremm e welen ar sklerijenn-se a bare en e sellou nozvez ar c'hatekiz. E liou a zeuas gwak-gwak, evel pa vije bet eur goulou o vervel en e ziabarz.

— O va Doue ! eme ar vamm.

Kerkent, e zaoulagad a zigoras ledan, sklaer, lugernus. Ar baradoz a oa enno. Ober a reas eun huanadenn verr, ha Pitibian a dremenas en eur vousc'hoarzin.

Ar vamm, — bremañ ! — a zirollas da ouela. Evi-

doun-me, daoulinet e-harz treid ar bugelig, e chomis eno pell-pell, beuzet va spered en eur mor a soñjou.

A. M.



## Al lunedou

Fant a zo eur plac'h jentil. Tremen tregont vloaz 'zo eo dimezet d'eur paotr a feson, Job ar Moal, eur gwiader hag a oar ober lien eus ar gwenna. Abaoe hec'h eured, he deus tremenet hec'h amzer eürus oc'h ober beniou hag o lakaat warno an neud he deveze nezet.

Bremañ 'z eus tri-ugent vloaz, pa oa yaouank Fant, ne dae ket kalz a vugale d'ar skol, he setu perak ar paour kaez plac'h ne oar ket lenn. An dramañ a gav garo.

— An distera tamm bugel, emezi d'ezi hec'h-unan, a zo desketoc'h egedoun. An holl dud a oar ar c'heleier, dre ma ouzont lenn ar c'hazetennou. Arsa ! erru oun skuiz o veza ar vrasa genaouegez eus ar c'hanton ! Me a ya da vont da brena eul lunedou da di Perig ar C'houil, ha neuze e c'hellin ivez, evel Klaoda Keraez ha Fanchon Butunig, lenn e korn an oaled, goude koan, levr kaer « Buhez ar Sent » d'am Job koz.

En deiz war-lerc'h ma oa deut ar c'hoant fentus-se e penn ar wiaderez koz, hag hi da redek eus an eil neiz yar d'egile da glask eun dousen viou evit prena lunedou. P'he deus dastumet daouzek gwenn ha tomm, e lavar da Job dresa d'ezi kern he c'hoef war

he fenn hag eeuna d'ezi he mouchouer war he choug. Goude beza lakaet eun davañjer fresk, stad enni gant he fanerad viou war he brec'h, setu hon hini goz war hent ar bourk. Meur a soñj a zeuas neuze e spered Fant :

— Pegen souezet, emezi, en em gavo va faotr koz, emberr, pa glevo ac'hanoun o lenn d'ezañ buhez an Aotrou Sant Erwan Helouri, pe hini Sant Jozev e baeron ! Sur a-walc'h en devo c'hoant da gaout ivez eul lunedou. Hag eur gazetenn bep sul !... Nag a joa !... Pemp gwenneg ar sul a gousto d'in, sur, ar gazetenn-se, mes n'eus forz ; me 'lakaio pemp gwennegad butun nebeutoc'h em fri... O ! pegen berr e kavin an amzer bremañ, bremañ d'ar sul, pa vin plac'h ar gêr !... Na brao eo gouzout lenn !...

Pa eo erru Fant er bourk, hag hi da di ar Bistouler da werza he viou. Pemzek lur a douch evito.

— Trawalc'h evit prena eur brao a lunedou !

Kement a hast he deus d'o c'haout ken ez a d'ar red eus ti ar marc'hadour viou da welout Perig ar C'houil, eur paotr a c'houneze e vara oc'h adwerza koz traou.

— Ac'hanta, Fant, erru oac'h ?

— Ya, va faotr, erru oan. Penaos emañ ar bed ganit ?

— Mat sur, mat sur, a c'hras Doue ! Azezit aze, war ar chipod-holen. Petra 'zo ezomm ?

— Va feiz, Perig, me 'fell d'in kaout eul lunedou.

— Mat, mat, bez' em eus lunedou trawalc'h evit lakaat war gement fri a zo er c'hanton, hag ouspenn c'hoaz. Sed, deuit da zibab ar re a blijo d'eoc'h ar gwella.

Pa vez kalz a draou da zibab, e vezer nec'het, ha

Fant a oa bet eur pennad o paoata ar c'hoz lunedou a-raok kavout eur re diouz he c'hoant. A-benn ar fin, memes tra, e lavaras :

— Ar re-mañ o deus gwer sklaer hag a yafe ganin a-walc'h. Pegement e koustfent d'in ?

— Me am eus paeet anezo pemzek lur, mes pa 'z eo c'houi eo, ho pezo anezo evit ar pez...

— Feiz vat, ker a-walc'h eo c'hoaz. Hag eun tammig boest da lakaat anezo out barrek a-walc'h da rei d'in c'hoaz war ar marc'had ?

— Arsa ! deomp 'ta. Kasit anezo ganeoc'h.

Fant a zo stad enni. Eun devez mat he deus graet. Setu-hi bet d'ezi eul lunedou.

Pa 'z eo erru er gêr, e hast buan ober he zammig labour, ha goude se, e klask e foñs he fres (1) levr « Buhez ar Sent ».

Diwar e stern, e traoñ an ti, Job a wele anezi.

— Oc'h ober petra out aze ? a c'houlennas diganti.

— Feiz vat, o klask « Buhez ar Sent ».

— Peseurt ezomm ac'h eus eus « Buhez ar Sent » ? N'ouzon ket petra 'zo erru ganit hizio. Gwall joaus ec'h eus feson da veza !

— N'eo ket hep abeg, hag emberr e weli petra am eus d'ober gant « Buhez ar Sent », pa lennin d'it buhez da sant paeron !

— ... Te, lenn !... 'M eus aon out trelatet da vat. Biskoaz kemend-all !... Piou 'ta en deus graet skol d'it ?

— Den ebet, avat, mes me 'm eus bet eul lunedou !

— Hag a gav d'it penaos, war zigarez ec'h eus bet eul lunedou, e ouezi lenn, hep beza biskoaz desket ?

(1) *pres* : armel.

— Ya, moarvat ! Mar befe ret mont d'ar skol evit gouzout lenn gant lunedou, ne dalvezfe ket ar boan beza graet ar seurt binviou-se !

— Ma, gwelout a raimp ! a lavaras Job en eur zirolla da c'hoarzin.

E wreg, kavet ganti al levr a oa o klask, a lakaas raktal war beg he fri al lunedou ken karet.

— Gallout a rez c'hoarzin pez a gari, a lavaras d'he gwaz, mes...

Ha Fant ha digeri al levr, ha da sellout ennañ. Mes allas ! ne chom ket pell hep beza distromplet (2), rak kaer he deus kaout pevar lagad, ne wel nemet gwenn ha du evel a-raok.

Al lunedou, koulskoude, n'int ket kollet, rak Job a zo erru fall é zaoulagad hag en deus just ezomm eus eur re evit gwelout gwelloc'h an neud war ar steuenn. Evit pez a sell Fant, ne gav ket d'in he dije bet abaoe, c'hoant da c'houzout lenn, na da zougen, hep ezomm, daou brenestr war he fri.

E. AR GWENN.



## Kleier va Farrez

Sonit, kleier va farrez,
Ken buan hag an devez,
Kanit, gant mouez an aelez,
Meuleudi d'hor Rouanez.

(2) *distromplet* : didouellet.

Brallit, kleier va farrez,
Ken na skiltro ar menez,
Evit ar c'hristen nevez
Ganet e Dour ar Vuhez.

Kanit, kleier va farrez,
Rak dre ar briedelez
E teu daou bried nevez
Da skoulma o c'harantez.

Leñvit, kleier va farrez,
War an den a gousk er bez,
Torret neudenn e vuhez
Gant an Ankou didruez !

*Hervez* YOUEN.



## Bragou kenta Paolig

E meur a garter eus a Vreiz, ha zoken e karteriou all, e weled gwechall paotred seiz, eiz vloaz ha betek nao, dek vloaz, ha n'o doa ket c'hoaz ar pez dilhad-se ma n'eo ket hepzi eur paotr c'hoaz eur paotr tre, peogwir emañ c'hoaz e renk ar merc'hedigou, me a fell d'in lavarout ar bragou. A-wechou marteze kement-se a c'hoarveze dre an diegi he doa ar vamm o lakaat he c'hrouadur e renk ar baotred. A-wechou all ivez n'he doa ket a beadra da brena an danvez a vije ret evit lakaat ar pez dilhad prizius-se en-dro d'he mab. Setu petra a c'hoarvezas gant mamm Baolig ez eomp da gomz dioutañ. Ken paour e oa,

ma oa deut he mab d'e zek vloaz, hep m'he dije gallet c'hoaz e vrageza. War-bouez gwriat, takona, staga an eil ouz egile koz tammou lien ha koz tammou mezer, he doa graet d'ezañ eur pez dilhad ha na oa ket tre eur sae lostenn, na oa ket tre eur sac'h, na oa ket tre eur bragou, en eur ger, na oa ket tre heñvel ouz nikun ouz an tammou dilhad bet graet ha krouet betek neuze gant kemenerien ha gant kemenerezed, pegement bennak a spered hag a ijin o deus da sevel giziou nevez.

Paolig, a c'hellit kredi, a veze graet goap anezañ alies abalamour d'e sae. Eur paotr ken bras hep bragou ! Ret e vez beza bet e lec'h ar paotr kaez evit gouzout mat pegement a c'houzañve. Evel-se ivez, bemdez Paolig a hope war e vamm, o c'houlenn eur bragou, hag ar pez a rae muia poan d'ezañ e oa gwelout bugale an amezegez, Perig, Laouig, Yannig, o-zri brageret, hag i koulskoude yaouankoc'h egetañ. Paolig eta a bede e vamm ken brao ha tra. Ne rae ket a forz peseurt bragou da gaout, pe lien pe vezer, pe ruz pe c'hlas, pe goz pe nevez. Gant m'en dije eur bragou, eur gwir vragou, ne c'houlenne ken.

— Ma, a lavaras e vamm d'ezañ eun dervez, bez paotr mat ha sentus, lavar kalonek da Bater, noz ha mintin, hag em bezo eur bragou d'it a-benn gouel Yann.

N'em eus ket ezomm da lavarout d'eoc'h pegement e tridas kalon Baolig o klevout ar c'helou-se. Adalek neuze betek gouel Yann, e kontas hag ec'h adkontas ken alies an deveziou, hag e kave keit an amzer, ma voe darbet d'ezañ kredi na zeuje biken ar gouel kaer-se, an devez en doa kement a vall d'e welout.

Gouel Yann a zeuas koulskoude d'e vare. Ar vamm

gaez, dre boan a-walc'h, hag ivez bennoz Doue d'an dud vat, he doa gellet sevel eur bragou da Baolig. Ha pa zihunas diouz ar mintin, ar paotr, kenta 'welas, a voe an tamm dilhad prizius, eur bragou, eur bragou nevez-flamm. Ne voe ket ezomm, kredit ac'hanoun, da sacha warnañ evit ober d'ezañ sevel. Ar bragou a voe poket d'ezañ, lakaet buan, hag eur pennadig goude, edo Paolig o vont hag o tont dre an ti, gobius, mil gwech eürusoc'h eget eur roue pe eun impalaer. Ne bade ket gant e fouge.

E vamm a vousc'hoarze ouz e welout, gwech sounn e benn gantañ, gwech e zaoulagad pleget da sellout ouz e vragou nevez. A-barz eun eur goude, e oa bet ar c'hanfard oc'h en em ziskouez e tiez an holl amezeien. N'en doa ket, zoken, tizet debri eun tamm, ken na oa bet gwelet ar bragou gant Perig, Yannig ha Laouig, hag evel n'oa ket c'hoaz a-walc'h, o veza en em gavet gant Alanig, eur paotr eun tammig brasoc'h egetañ, hag a oa o vont d'ar vourc'h, ez eas ivez d'ar vourc'h gant e vignon.

Siouaz ! Amañ eo emañ ar chañs o vont da drei. Gwelloc'h en dije graet kalz Paolig chom er gêr. Mes eur paotr bragezet evit ar wech kenta a gred e c'hell hiviziken mont e pep lec'h. Paolig a gave d'ezañ e oa dioustu eur gwaz.

Setu-i eta war hent ar vourc'h, Alanig hag heñ. Bez' o doa da dremen e-biou d'eun tammig glazenn pe flourenn a oa e kostez an hent. Eur wazennig dour a rede a-hed ar c'hlazenn-se, hag a-zioc'h e oa eun dorgennig. Diwar gern an dorgenn pe an duchennig-se e oa eun doare gwenodenn sounn war ziribin, hag eno ar baotred a oa boas da gemer o ebat. Sevel a raent war an dorgenn, ha neuze e tis-

kennent a-ruz, n'eo ket war o zreid, n'eo ket war o daouarn, n'eo ket war o c'hein tre kennebeut, mes war an tachad-se e-lec'h ma 'z eo ledana ar bragou. Ne ouzon ket, lenner, ha c'houi hoc'h eus graet ar c'hoari-se morse, pa oac'h nevez vragezet, mes a dra sur, e ouzon ez eus hag o deus graet.

Alanig eta ne c'hellas ket tremen dre eno hep mont da ober eun dro war an dorgenn. Paolig, ha n'en doa ket gallet betek neuze kemer perz en ebat-se, abalamour d'e sae lostenn, ne c'helle ket bremañ kennebeut mankout da vont da heul e gamalad. An dro genta ne zeuas ket kaer gantañ, mes a-benn m'en doa graet dion pe deir zro, e ruze ivez brao ha kempenn betek an traoñ. Ar c'hoari a blije da Baolig. Mes siouaz ! pep plijadur a zo berr war an douar ! P'edo oc'h ober ar pempvet pe ar c'houec'hvet tro, e voe klevet eur strakadenn. N'eo ket eur rog, n'eo ket eun diframm hepken a oa graet er bragou, mes ar pez ledana anezañ a oa diskolpet ha distaget tre, ha chomet e hanter an dorgenn. Hag evel pa erru eun dichañs, ec'h erru peurliesa meur a hini, ar paotr a oa re a diz warnañ, hag e risklas tre betek ar wazig dour e-lec'h ma voe glebiet, kailharet ha goloet a bri ar pez a chome gantañ eus e vragou.

Me ho lez da soñjal pebez glac'har, pebez anken evit ar paour kaez Paolig ! Penaos mont d'ar gêr er stumm-se ? Penaos mont dirak e vamm ? Ha kaout c'hoaz, douetus, fest ar vaz ! Paolig a skuilhas o vont ac'hano d'e di daelou a-walc'h evit gwalc'hi e vragou, ma vijent bet dastumet.

E vamm a oa eur gristenez vat, hag a ouie diorren mat he bugale. Gouzout a rae na dleer ket kastiza eur c'hrouadur pa fazi dre skañvadurez hag hep

soñjal, evel pa fazi dre benn fall ha gant anaoudegez eus ar pez a ra. Evel-se, petra bennak ma 'z oa keuz ganti gwelout kollet an holl boan he doa kemeret evit sevel ar pezig dilhad-se d'he mab, ne skoas ket gantañ, n'hen gourdrouzas ket zoken. Ne reas nemet e alia da ziwall.

Mes Paolig a oa kastizet a-walc'h, koulskoude. Rak, siouaz ! ar sae lostenn a voe ret da lakaat adarre, ha da zerc'hel zoken, meur a zevez, ken n'he devoe gallet ar vamm baour dont a-benn da lakaat ar bragou freuzet e stad da veza gwisket a-nevez. Hogen, mar graed goap diaraok eus ar paotr kaez gant e sae lostenn, e raed c'hoaz muioc'h bremañ, ha Paolig a ranke plega e benn gant mez, meur a wech.

Bremañ, marteze, ho pefe c'hoant da c'houzout petra a zeuas Paolig da veza diwezatoc'h. Setu amañ e berr gomzou :

Er c'hatekiz, person ar barrez a welas e oa Paolig eur bugel fur ha sentus, en doa kalz a spered hag a skiant vat, hag a oa devot evel eun ael. E gemer a reas en e di, hag e reas d'ezañ studia. Goude se, hen kasas d'ar skolaj e-lec'h ma voe unan eus ar re genta e-touez e gamaladed. Diwezatoc'h ez eas d'ar c'hloerdi bras, hag eno e voe evit ar gloer yaouank eur skouer a bep seurt vertuziou. O veza beleg, e labouras e-pad meur a vloavez evit silvidigez an eneou en e barrez. A-benn eur pennad, e eskob e c'halvas da vikel-vras, hag erfin, Paolig a voe e-unan lakaet da eskob.

O veza eskob, e konte e-unan gant plijadur ar pez am eus merket amañ, hag e lavare : « Mar doun deut da veza eun dra bennak, e tlean holl d'am

mamm vat, d'an deskadurez kristen he deus roet d'in ».

*Tennet eus*
*« Feiz ha Breiz » koz.*



## Nig ha Seven

En amzer ma teue alies Jezuz hag e Vamm santel da ober troiou-bale er vro-mañ, e veve daou zenjentil yaouank, Nig ha Seven.

Nig a oa krog en e c'houezek vloaz, ha Seven ne oa c'hoaz nemet pevarzek.

Seven a gare an Aotrou Doue hag ar beorien, a zo bugale muia-karet an Aotrou. Ne chome ket pell e wenneien en e c'hodell. Nig avat ne roe da bep hini nemet ar pez a ranke, ha marc'hata a rae c'hoaz ken.

O zad a oa aet diganto, hag o mamm a soñjas kas anezo da flec'h da di o eontr a oa o chom e pell bro. Eun devez eta, e roas bep a vantell c'hlas, bep a yalc'hadig vat, ha bep a loen-kezeg d'ezo, hag an daou vugel da vont laouen o c'halon da welout broiou nevez.

Hogen, en eur c'hroazhent, eur mintinvez, e weljont, en he c'hoazez e-tal eur groaz, eur vaouez kaez, kuzet he fenn ganti en he zavañjer. Seven a reas d'e varc'h chom a-sav, hag heñ goulenn digant ar baourez petra a rae d'ezi beza o leñva. Hi a lavaras d'ezañ o hirvoudi :

— Maro eo va mab diganin ! Ha bremañ eo ret d'in mont da glask va zammig bara !

Seven a voe mantret. Mes Nig, aet eun tammig larkoc'h, a hopàs goap warnañ :

— Ha kredi a ri ar pez a glevi gant kement klufan (1) a gavi ? Huanadou ar wrac'h-se a zo eur griped da gaout da yalc'h diganit.

— Va breur, ro peoc'h, en ano Doue ! Da gomzou c'houero a ra d'ezi gouela muioc'h-mui.

Hag heñ o rei e yalc'h d'ar wreg paour.

— Dalit ! ne c'hellan rei nemet an dra-mañ d'eoc'h, mes pedi a rin Doue ra blijo gantañ skuilh eur beradig gliz bennak war ho kalon.

Ar baourez a gemeras ar yalc'h, o lavarout :

— Peogwir hoc'h eus bet ar vadelez da rei d'in ar pez ho poa, kemerit ar graoñenn-mañ, a zo enni eur wespedenn graet he flemm gant dir.

Seven a gemeras ar graoñenn, hag e vreur hag heñ a yeas gant o hent adarre.

Degouezout a rejont a-benn eur pennadig e-kichen eur c'hoad. Er c'hoad-se, eur bugelig noaz-pilh a glaske eun dra bennak, mel marteze, e toullou ar gwez, ha kana a rae war eun ton ken klemmus ha gousperou an Anaon :

— Riou am eus !

Seven a lavaras d'e vreur :

— Jezuz ! Nig, nag ar paour kaez bihan-se a c'houzañv gant an avel yen !

— Rividik (2) eo eta ! Me ne gavan ket an avel tamm yen ebet !

(1) *klufan :* pilpouz, eun den a oar liva gevier gant komzou flour.
(2) *rividik :* anouedik.

— N'eo ket diaes d'it. Te a zo gwisket mat, e-lec'h heñ, n'eus nemet an aer en-dro d'ezañ.

Hag heñ chom a-sav, gervel ar paotrig, ha goulenn outañ petra a rae.

— Me a zo o klask an nadoziou-aer a zo kuzet er gwez, eme ar bugel.

— Ha petra 'ri ganto ?

— P'em bezo kavet kalz, me a yelo da werza anezo, ha me a breno dilhad a roio tomm d'in.

— Ha kavet ec'h eus ?

— Unan hepken. Er gaoued vroenn-mañ. Sellit, Aotrou.

— Ma, eme Seven, kemer a ran kaoued hag all. Dal va mantell c'hlas, paour kaez, da gaout tomm d'az izili.

Hag an daou vreur gant o hent adarre. Seven en doa riou da genta. Mes tremenet ar c'hoad ganto, an avel a davas, ar c'houmoul a zispakas, hag eur waziенn heol a baras.

E oant neuze tostik ouz eur prad glas. Er prad-se e oa eur feunteun, hag, azezet e-tal ar feunteun, e oa eun den koz. Eur val (3) a oa gantañ war e skoaz, ha seblant skuiz a oa war e zremm (4). Pa welas an daou zen yaouank, e c'halvas anezo gant eur vouez truezus. Ha Seven da dostaat outañ :

— Petra oc'h eus c'hoant, tad-koz ? emezañ.

— Allas ! Aotrounez, gwelout a rit pegen gwenn eo va bleo ha pegen roufennet va zal ! Kabac'h oun deut da veza, ha va divesker o deus bec'h o tougen ac'hanoun ! Ret e vezo d'in mervel amañ, nemet gwerza a rafe unan ac'hanoc'h e varc'h d'in.

(3) *mal* : boest vras da lakaat dilhad.
(4) *dremm* : fas, bizaj.

— Gwerza eul loen d'it, klasker bara, eme Nig gant dismegañs, Ha paeet e vezo ?

— Gwelout a rit ar vezenn-mañ ? Enni ez eus eur gevnidenn, hag a oar ober gwiad kreñvoc'h eget an dir. Evit eul loen ho pezo anezi.

Ha Nig o tirolla da c'hoarzin. Seven avat a lavaras gant dousder :

— Me a ro va loen d'eoc'h, va den mat. N'eo ket abalamour d'ar gevnidenn, mes abalamour m'hoc'h eus poan.

— Bennoz Doue d'eoc'h, Aotrou.

Hag an den koz a sav war e varc'h hag a gerz seder.

Nig ne oa ket evit mirout da lavarout traou d'e vreur :

— Genaoueg ! emezañ. Mez a dlefes da gaout ! Te a vezo reuzeudik da stad bremañ ! Soñjal a res marteze em bije daouhanteret va zraou ganit ? O, tra ! ne vezo ket ar stal e-giz-se ! Skiant prena, skiant gwella ! Te a zesko diwar da goust beza furoc'h hiviziken !

— Ne oa ket bet morse em soñj, eme Seven, kaout lod eus ar pez a zo d'it, Nig. Kae eta. Me a yelo ivez.

Nig a dec'has, lorc'h ennañ, war gein e varc'h. E vreur a gerze war e droad war lerc'h hep rebech seurt d'ezañ.

Degouezout a rejont e-giz-se war eur straed (5) striz, gwasket e pep tu gant eur menez. Ar straed-se a oa hec'h ano ar straed villiget, rak en e c'hichen

(5) *straed* : hent striz. Peurliesa, ar ger « straed » a dalv kement ha « ru ».

e veve eur ronfl (6), hag a bake atao an dud pa gleve anezo o tremen. Dall e oa, seizet ivez, mes ken tano e oa e ziouskouarn ma ouie pe da vare e teue eur vuzugenn eus an douar. Da vevelien gantañ e oa daou erer (7) doñv, a nije war e gomz da dapout nep piou bennak a yae gant ar straed.

Nig ne ouie seurt, hag heñ gant e varc'h dre ar straed.

— Va chas mat, eme ar ronfl, kit da gerc'hat an tremener-se d'am lein d'in.

Hag an daou labous da vont herr e-giz eur boled. Hag int kemer Nig ha kas anezañ d'ar ronfl.

Seven a zegoueze d'an ampoent e penn an hent striz. Gwelout a eure e vreur o vont gant an daou erer. Hag heñ koueza war bennou e zaoulin.

— Aotrou Doue hollc'halloudek ! emezañ, saveteit Nig va breur !

— Na da ket da zirenka Doue gant eun dra ken dister, eme teir mouezig flour en e gichen.

Ha Seven trei e benn. Ne welas gour (8).

— Piou eta a zo o kaozeal ? emezañ. Pelec'h emaoc'h ?

— E godell da chupenn, eme an teir mouez.

Hag an den yaouank klask en e c'hodell, ha tenna er-maez ar graoñenn, ar gaoued hag ar vezenn. E pep hini anezo, c'houi a oar, e oa eul loenig bihan.

Ha Seven d'ezo :

— C'houi eta a fell d'eoc'h savetei Nig ?

— Ya, emezo.

(6) *ronfl* : ramz.
(7) *erer* : egl, eul labous bras a ra e neiz war gern ar meneziou uhel, hag a zebr loenedigou, konikled, gedon, ha zoken deñved a-wechou.
(8) *ne welas gour* : ne welas nikun, ne welas den ebet.

— Ha penaos, va netraigou ?

— Digor warnomp hag e weli.

Hag ar gevnidenn steui eur gwiad kalet evel an dir. Hag hi sevel war gein an nadoz-aer, a zougas anezi en aer. Eur skeul a weas. Seven a bignas gant ar skeul vurzudus, ar wespedenn o nijal dirazañ, ken e tegouezjont e ti ar ronfl.

Ar ronfl dall ha seizet a oa en e goazez war al leur-di. Bralla a rae e gorf o kana :

— Me a gar kig al Leonard,
Maget druz-druz gant fars ha lard.
Re Dreger a zo mat o blaz,
Blaz krampouez fritet ha laez glas.
Mes re Wened ha re Gemper,
Foei ! re a yod 'zo en o r... !

Hag o lavarout ar son-se, e renke pastellou kig moc'h da boaza Nig. Hemañ a oa e-harz e dreid, ereet (9) e zivesker, hag e zivrec'h e-giz eur penn-yer da lakaat ouz ar ber. An daou erer a oa eno ivez : unan o tresa ar ber hag egile o c'houeza tan.

Trouz ar ronfl o kana a viras outañ a glevout Seven hag e deir mignonez. An daou erer, avat, a oa o vont da blanta o skilfou e Seven, mes dallet e voent gant flemm dir ar wespedenn. Houmañ a nijas etrezek ar ronfl, a oa bet dihunet eus e huñvre gant skrijadennou e zaou mevel, hag hi ha skei warnañ. Ar gevnidenn a zeuas hag a dapas anezañ en he gwiad dir. Gervel e zaou vevel a reas ar ronfl. Ar re-mañ a zeredas, n'eo ket d'e zifenn, mes d'e zis-

(9) *ereet* : staget.

penn. Debri a rejont ar ronfl a-dreuz d'ar gwiad dir, hag e krevjont : kig ar ronfl a laz.

Ha Seven da ziliamma e vreur ha da bokat d'ezañ. Graet e labour gantañ, ez ejont er-maez. An nadoz-aer hag ar wespedenn a oa eno, sterniet ouz ar gaoued, a oa bremañ eur c'harr gant ar graoñenn hag ar vezenn da rodou. Hag i lavarout d'an daou vreur mont er c'harr. Ar gevnidenn a grogas er sugellou. Ha yao ! ken buan hag an avel !

Ar c'harr a dapas douar e-kichen ti eontr ar baotred yaouank. An daou vreur a gavas eno o loened, a seblante beza ouz o gortoz. Ouz dibr marc'h Seven e oa yalc'h hemañ hag e vantell, mes ar yalc'h a oa teurennek (10) hag ar vantell goloet gant perlez aour.

Sebezet, na petra 'ta ? Seven a droas war-du ar c'harr da c'houlenn digant e loenedigou petra e oa an dra-se. Ar c'harr ne oa ken eno, hag e-lec'h ar wespedenn, an nadoz-aer hag ar gevnidenn, e oa tri ael lugernus.

Hag an daou vreur koueza war bennou o daoulin.

Neuze eun ael, an hini kaera ha gwisket ar splanna, a lavaras da Seven :

— N'az pez ket aon ebet, te hag a zo mat da galon. Rak ar vaouez, ar bugel hag an den koz ac'h eus graet vad d'ezo a oa ar Werc'hez Vari, ar Mabig Jezuz ha Sant Jozev. Ni a zo bet roet d'it da gas da veaj da benn. Bremañ pa 'z out degouezet, ni a ya en-dro d'ar Baradoz. Kenavo !

Hag heñ da Nig :

— Az pez soñj eus ar pez ac'h eus gwelet ! Gra vad d'ar paour !

(10) *teurennek* : kofek, teo.

Hag an tri ael digeri o diouaskell ha nijal kuit o kana an Alleluia.

*Dastumet gant Yann ar Floc'h.*



## Yannig ar Viou

Pa oan en oad a zaouek vloaz e veze graet ac'hanoun Yannig ar Viou. N'eo ket dre ma oan gwasoc'h eget eun all war ar viou. Peurvuia, ne dañvaen ar blaz anezo nemet da Sul Fask, ha n'eo ket me dumañ a oa ar sota ganto. Mes adalek an oad a zek vloaz, dre ma oan ar c'hosa en ti, e vezen kaset bep sadorn da varc'had Gwengamp gant eur banerad viou, ha setu dre benaos e oan deut da veza evit an holl Yannig ar Viou.

N'eo ket ankounac'haet ganin c'hoaz va zro genta, ha ma ra plijadur klevout anezi d'ar re vihan ha d'ar re vras, me a ya da gonta anezi d'eoc'h.

N'em boa ket dek vloaz pa 'z is, evit ar wech kenta, va-unan da varc'had ar viou. Soñj am eus ne oan ket krog c'hoaz, er mare-se, da vont d'ar c'hatekiz.

Eur sadorn ar beure, eta, mamm a lavaras d'in :

— Arsa, mab bihan, ret e vo d'eoc'h mont hizio e kêr. Me n'oun ket yac'h, hag am bo trawalc'h eus va labour er gêr. Ez an da lakaat ar viou d'eoc'h e-barz ar baner, ha tri lur amann am eus ribotet er sizun-mañ, hag ez eot da werza anezo.

Me a zeuas ruz hag a santas va c'halon o krena.

— Me, mamm, emezoun, mont da werza ar viou

va-unan, ha n'oun bet biskoaz ! Ha ma vefent laeret diganin ?

— Ne vez ket laeret an dud evel-se, eme mamm. Ha neuze, ret eo d'eoc'h kustumi. Bet oc'h ganin diou pe deir gwech, hag hoc'h eus gwelet an doare. Goulenn a reot daou wenneg war-nugent evit an dousen viou ha pevar real evit al livr amann.

Setu e voe degaset d'in gant mamm va chupenn nevez ha va botou ler, lakaet ar viou hag an amann d'in en eur baner, trouc'het d'in eun tamm bara sec'h, ha kaset en hentou.

En eur vont e-maez an ti, mamm a c'houlennas diganin evit an daouzekvet gwech :

— Lavarit d'in c'hoaz pet dousen viou hoc'h eus, ha pegement e werzot an dousen ?

— Peder dousen, emezoun, ha daou wenneg war-nugent an dousen.

— Ha pet livr amann ?

— Tri livr amann, pevar real al livr.

— Mat ! eme mamm. Diwallit na ankounac'hafec'h ! Diwallit na chomfec'h ivez da c'hoari pe da c'horren ho fri war an hentou ! Deut d'ar gêr adal m'ho po gwerzet ho traou, rak me am bo ezomm arc'hant emberr. Bez' am bo da vont d'ar bourk da brena traou hag a gousto d'in kalz arc'hant. Lavarit d'in c'hoaz ivez pegement arc'hant ho po da gavout evit ho kenwerz ?

— Eur skoed evit va amann ha triouec'h real nemet daou wenneg evit va viou, ar pez a ra seiz lur hag eiz gwenneg.

Desket mat em boa va c'hentel.

Pa oan o vont er-maez, va faner ouz va brec'h, mamm a huchas warnoun c'hoaz :

— Taolit pled ho pefe ho kont, c'houi 'oar ! Grit ho sin ar groaz a-raok mont en hent.

Me oc'h ober sin ar groaz, o skei va dent em bara, ha war-raok.

Mamm a chomas war an treuzou, da sellout ouzin, ac'han he devoe kollet ar gwel warnoun.

A-benn e voen erru e kêr, me a oa skuiz. Mes ar pep gwasa a chome d'ober. Ne oa ket a-walc'h kas an traou e kêr, ret e oa o gwerza. En eur dremen er porched, ec'h antreis da lavarout va fater, ha goude ec'h is war-draoñ etrezek plas an amann. Ne oa ket c'hoaz kalz a dud. Digeri a ris va faner evel ar re all. Aet a-walc'h e vijen bet em c'hoazez e-kichen, mes ne greden ket, o veza ma oa an holl en o sav. Da c'hortoz eur marc'hadour d'erruout, ez adtremenen em spered priz va zraou.

— Seiz lur eiz gwenneg, emezoun-me, am eus da gaout. Ha pegement e tlean goulenn evit al livr amann ?

Pa oan o klask se, setu eur plac'hig daouzek pe drisek vloaz, gwisket giz kêr, o tostaat ouz va faner :

— Viou a zo ganeoc'h ? emezi, en eur ober eur sell.

— Ya, emezoun.

— Viou fresk ?

— Ya 'vat ! emezoun. Mamm he deus lakaet anezo d'in er baner.

Ar plac'hig he doa eun aer trist. Koulskoude e reas eur mousc'hoarz.

— Me a rank kaout viou fresk, emezi, abalamour d'am zad a zo klañv gant an droug-skevent. Mamm n'he deus ket gallet dont hizio d'ar marc'had, hag am eus aon da brena viou ha na vefent ket mat.

— Ha mamm, emezoun, a zo diaes ivez, ha dre

se em eus ranket-me dont e kêr. Mes va viou a zo mat, evit kelou se ! (1).

— Pegement an dousen ? emezi.

— Pevar real ! emezoun (Ne oan ket gwall sur eus ar priz).

— Pet dousen hoc'h eus ?

— Peder dousen.

— Kement-se en deus ezomm va zad, mes n'em eus ket c'houezek real da rei d'eoc'h.

Chom a reas eur pennad da soñjal, hag hi trist.

— Ne c'hellfec'h ket, emezi, lakaat anezo pevarzek gwenneg an dousen ? Bez' em befe arc'hant a-walc'h neuze da brena ar peder dousen.

Mamm he doa lavaret d'in rei va viou d'ar memes hini, mar galljen. Feiz, ha me oc'h ober evel mab ar wrac'h.

— Peogwir eo c'houi eo ! emezoun, kasit-i ganeoc'h !

Dremm ar plac'hig a sklaeraas.

— Rei e reot anezo ? emezi.

— Ya 'vat ! emezoun-me.

— Bennoz Doue d'eoc'h !

Hag hi o konta d'in unnek real hag eur gwenneg. Ouspenn, e roas d'in eur c'hoarzadenn war ar marc'had.

Setu-me difoaret va viou. Eun tamm e oan nec'het, rak re varc'had-mat e soñjen em boa roet anezo. Ha koulskoude, peogwir e oa klañv he zad !

Pa oan gant va soñj, pleget war va faner, ha me o klevout eur vouez :

— Paotrig, pegement al livr amann ?

(1) *evit kelou se* : daoust da se.

Eun taol a skoas em spered. « Ret eo d'in, da vihana, emezoun, gwerza va amann ker. »

— Tregont gwenneg ! emezoun.

Eur vourc'hizez a oa dirazoun gant he mab bihan ouz he dourn. Hag hi da c'hoarzin.

— Te a werz, da vihana, gwelloc'h amann eget ar re all, pa 'z out ken ker-se ?

— Tañvait anezañ, emezoun.

Ar paotr bihan eo a lakaas e viz en amann.

— O mamm, hemañ a zo mat !

— Kaer a zo lavarout, ar re all ne werzont nemet pevar real al livr.

— Ya, emezoun, mes hemañ a zo amann graet gant mamm.

— Da vamm a ra gwelloc'h amann eget ar re all ?

— Ya, ha koulskoude eo klañv.

— Klañv eo da vamm ?

— Se a zo kaoz am eus ranket dont e kêr.

Ar paotr bihan a selle piz ouzin.

— O mamm, emezañ, pren e amann digantañ !

— C'houec'h real ? emezi, n'oun ket sot a-walc'h !

— O mamm, emezañ, peogwir eo klañv e vamm !

— Te a rafe eur marc'hadour, va faotr !

— Mamm, hennez am eus c'hoant !

Va feiz, evit konta d'eoc'h berr, prena a reas an itron va amann, c'houec'h real al livr, abalamour tenna peoc'h diouz he mab. Neuze e oa laouen ar paotr, mes me a oa muioc'h c'hoaz. Pa sellis va c'hont, e tapen seiz lur ha c'houec'h gwenneg : daou wenneg koll am boa.

Pa erruis er gêr, e voe lavaret d'in e rankjen distrei ar sadorn war-lerc'h. Meur a sadorn oun bet goude e Gwengamp, mes n'em eus ken graet marc'hadou seurt gant va marc'had kenta. A. M.

## Pemoc'h Yann ha Janed

Bremañ 'z eus eun toullad bloaveziou, e oa o chom e Kervrug, e-kichen ar Fouilhez, daou bried hag a veve didrouz en o zi bihan plouz. Diou vuoc'h hag eur pemoc'h o doa. Ar saoud a veze chenchet alies, abalamour d'ezo da gaout digarez da vont d'an holl foariou tro-war-dro. An dud a c'hoarze o welout anezo, hag a lavare : Yann ha Janed e pep foar a vez kavet, nemet er gêr pe e lec'h all e vefent chomet.

Yann an Tougn a veze graet eus an ozac'h, ha Janed Farlou eus e bried. Houmañ ne oa ket eus deiziou kenta ar sizun. Pe ma karit gwell, eun tammig sot e oa.

Yann a lavaras eun devez d'e bried :

— Ni n'hor bez ket friko alies. Mar karez, e lazimp ar pemoc'h a zo er c'hraou aze, hag e c'helli ober soubenn drusoc'h d'imp.

— Arsa, eme Janed, te 'zo sot ! Daoust hag ar moc'h a vez debret ?

— Sur, avat, eme Yann. Ha lipet e vez ar mourrou diwarno c'hoaz !

— Ma ! laz anezañ neuze, ma karez, eme Janed, mes me ne zebrin ket dioutañ.

Antronoz e voe lazet ar pemoc'h, ha pa voe dispennet, Yann a lavaras :

— Sell, Janed, setu lakaet ar paour kaez pemoc'h e pevar zamm. Eun tamm a vo da Nedeleg, eun tamm all da Veurlarjez, eun all da Bask, eun all da Bantekost.

— Ya, ya, eme Janed. Kompren a ran ac'hanout !
Ne soñjent ket e oa tud e-kichen an nor ouz o selaou.

En devez war-lerc'h, Yann a yeas e-unan da foar Komana. Pa zeuas ar pardaez, ar re a oa bet o selaou anezo a zeuas da skei war dor Janed.

— Piou 'zo aze ? emezi.

Hag unan da respont :

— Me eo Nedeleg, deut da glask va zamm kig.

Ha Janed da rei d'ezañ eun tamm kig raktal. A-benn eur pennad, setu adarre eun all o tont da skei.

— Petra 'zo aze adarre ? eme Janed.

— Meurlarjez, deut da glask e damm kig.

— Mat, eme Janed, dal da damm neuze ivez, ha bale gantañ d'al lec'h ma kiri.

Eur c'hard-eur bennak goude..., toump... adarre war an nor.

— Petra 'zo a nevez adarre ? eme Janed.

— Pask 'zo en em gavet da glask eun tamm kig moc'h.

— Ma, eme Janed, bez' ez po da lod evel ar re all, daoust ma vihana founnus ganin dija.

Ne oa ket aet kuit a-vec'h ma teuas eun all da skei.

— Petra an diaoul, eme Janed, a c'hoarvez gant an dud dre amañ o riboulat evel-se ?

— Me eo Pantekost, o klask e damm kig.

— Ma, eme Janed, spontus eo evelato : emañ va femoc'h o vont holl ganto, ha koulskoude e rankan senti ouz Yann. Ha neuze, ne gollan ket holl. Al lard a chomo ganimp.

— Deut, eme Janed, ar rest hag ar pez 'zo, ha kerzit gantañ da foar ar pemp kant da Landreger !

Ne garfen ket ho kwelout ken, nemet er baradoz da vihana !

E-keit-se, Yann en doa bet amzer da ober hent ivez, hag ec'h erruas er gêr. Kerkent Janed da drouza d'ezañ :

— Che ! emezi, na te 'zo genaouek ! Bremañ e teuio skiant d'it diwar da goust !

— Hola, eme Yann, petra 'zo en em gavet ?

— Petra 'zo en em gavet ? N'ez poa ket lavaret d'in e vije mat eun tamm kig da Nedeleg, eun tamm all da Veurlarjez, eun all da Bask, eun all da Bantekost ? Bet int abaoe o kerc'hat pep a damm, ha setu partiet ar pemoc'h !

— Ma ! eme Yann, mantrus eo ! Mont da rei ar pemoc'h evel-se ! Lavaret em boa d'it e vije mat eun tamm kig d'imp da geñver pep hini eus ar goueliou-se !

— Eur wech all, eme Janed, e komzi fraesoc'h d'in !

— Alo, eme Yann, al lard 'zo chomet ganimp da vihana, hag e c'helli hen lakaat gant ar c'haol.

— Hag a vo graet, eme Janed.

Antronoz, Yann a yeas adarre d'eur foar bennak, ha kerkent Janed kemerout al lard, mont d'ar park gantañ, ha koumañs da frota lard ouz ar c'haol ken e voe teuzet holl. Hi d'ar gêr neuze en eur gana.

Pa erruas Yann er gêr, e oa fouge enni o lavarout d'ezañ :

— Hizio, da vihana, e vezi kontant, pa 'm eus graet ar pez az poa lavaret d'in.

— Ya ? eme Yann. Ma n'ec'h eus ket intentet fall adarre !

— Lavaret ez poa d'in, eme Janed, lakaat al lard

gant ar c'haol, hag oun bet o frota anezañ holl outo.

— Disfiziañs am boa petra en em gavje, eme Yann. Lavarout a raen d'it lakaat al lard da ober soubenn ha da boaza ar c'haol. Ma rez kemend-all ken e kasin ac'hanout da vale diwar va zro !

Ne gav ket d'in e reas an dra-se ken, mes traou all ken gwaz pe wasoc'h, ma 'z eo gwir ar c'hrenn-lavar-mañ :

Ar re 'zo sot ez yaouank-flamm
Evit kosaat ne furaont tamm...

M. L.



## Seran ar Vamm-goz

Eun itron goz he doa eur seran (1) hag a gare kalz. Eun deiz e kavas ar gaoued goullo. Aet e oa kuit al labousig gwenn. An itron glac'haret-holl a roas da glevout e roje eur pez ugent real d'an neb hen degasje d'ezi. Prestik goude, he mab bihan a zeu d'he c'haout gant eur c'haz war e vrec'h.

— Petra a c'hoantait, va mignonig ? eme ar vamm-goz d'ar paotrig.

— Ar pez ugent real hoc'h eus prometet rei d'an neb a zegasje d'eoc'h ho labousig gwenn !

— Mes, emezi, n'eo ket eul labous a zo ganeoc'h, mes eur c'haz.

— Hen gouzout mat a ran, mes ar seran a zo en e gof !

(1) *seran* : eul labous gwenn pe velen, anvet ivez labous-kanari.

## Mouez ar Stêr

Du-hont e Kerne, pell pell,
'Mañ he mammenn dister.
Hag he dour eus ar rec'hell
A sailh lintrus ha sklaer.
Diskenn 'ra eus ar menez,
'N eur dreuzi pradou glas,
'Us d'ezi geot flour ha gwez,
Pep tra serz ha dinoaz.

'N he dour, 'vel eur melezour,
'Vez kichen-ha-kichen,
An heol hag ar bleuniou flour,
O'n em sellout laouen.
Hag en noz, loar ha stered
A c'hell gwelout ive
O skeudenn evel ledet
War an dour adarre.

Mes tostaat a ra da gêr,
'Lec'h ma kouezo enni
Traou hag a saotro he sklaerder,
'N eur zont d'he labezi.
Se 'zo kiriek hen gwelet (1)
O vont 'n eur zamanti,
'Vel keuz d'ezi, pa n'hell ket
Eus ar gêr-se distrei.

(1) *gwelet* : lakaet amañ evit « gwelit ».

Ya, mont a ra gant he hent,
Ret d'ezi mont bepred,
Mes n'a ket 'vel diagent,
Kollet 'deus he c'hened.
He dour a zo strafuilhet,
Ar melezour 'zo du,
Ha fank stankoc'h 'zo chomet
'N he c'hreiz hag a bep tu.

Skeudenn kalz a eneou
'Zo ganet pell diouz kêr,
Heñvel ouz aelezigou,
Evurus ha seder.
Keit ma vezent yaouank-flamm,
Na pebez eürusted,
Tañvaet 'kichen o mamm,
Pell diouz trubuilh ar bed.

Mes nag a hini, siouaz,
'Zo heñvel ouz ar stêr,
O vont 'trezek kêriou bras,
E-lec'h chom tost d'ar gêr,
A zeu da goll, tamm-ha-tamm,
'Pez o devoe desket,
Du-hont, war varlenn o mamm,
Hep kaout an eürusted.

X.



## Kontadenn Yannig, ar Bugel Disent

Eun devez, evel e tegouez meur a wech, mamm Yannig a yeas d'ar marc'had. Lezel a reas er gêr he mab bihan, en eur lavarout d'ezañ beza fur, e tegasje ganti madigou eus ar marc'had.

— Ya, ya, mamm, eme Yannig, me 'vo fur.

Ya, mes Yannig a zo bremañ e-unan. Naon a zeuas d'ezañ, evel just.

— Ma, emezañ, m'em bije graet krampouez ivez, evel ma ra mamm a-wechou.

Setu Yannig o tapout ar billig war an tan, o lakaat amann e-barz, ha d'ar c'hao da denna jistr.

Ne oa ket krog mat c'hoaz da denna jistr, pa glevas an tan en amann e-barz ar billig, hag heñ d'ar red d'an ti da lemel ar billig diwar an tan, hag o lezel digor pint ar varrikenn, hag ar jistr da redek. Pa addeu d'ar c'hao, e wel ar jistr skuilhet en-dro evel eur stank. E oa evel-se trist o welout ar jistr war an douar, pa glevas eur yar o kana.

— Mat, eme Yannig, dozvet he deus ar yar velen. Greomp eur fritadenn viou.

Hag heñ da gemer ar viou.

— O va Doue, emezañ, ar yar a lavaro d'am mamm petra am eus graet. Ne raio ket, avat !

Redek a ra war-lerc'h ar yar. Tapet eo. Mouget eo raktal.

— Bremañ, emezañ, ne lavaro netra d'am mamm. O va Doue, emezañ adarre, ar yar velen a oa o c'hori. Petra 'lavaro mamm ? Ma ! Se ne ra netra ! Me a yelo en he lec'h !

Setu Yannig en e goazez war ar viou.

Pa savas ac'hane, avat, en devoe graet eur fritadenn ha staget ouz foñs e vragou.

— O va Doue, bremañ avat e ouezo mamm, eme Yannig nec'het, he penaos e rin ?

Kerkent e teu da soñj d'ezañ penaos ar pemoc'h a oa er c'hraou a blije viou d'ezañ, rak gwelet en devoa anezañ o tebri kregin viou, pa vezent taolet er porz. Lemel a ra eta e vragou hag ez a da graou ar pemoc'h da rei e vragou d'ezañ da lipat.

Ar pemoc'h, evit gwir, a blije d'ezañ viou, mes ne ouie ket lipat ar viou diwar ar bragou. Ha setu e tebras ivez ar bragou, viou hag all. Kaer en devoe Yannig esaea stourm, ar pemoc'h a zebras hep kaout mez o welout Yann divragou.

Setu Yannig nec'hetoc'h eget biskoaz. Koulz ar vamm da erruout er gêr a dostae, ha penaos kuzat outi ar sell eus Yannig divragou. Ret e vije goude diskulia an traou all.

Pa zegouezas er gêr, e voe mantret o welout holl droiou Yannig. Ne lavaras ket kalz tra, rak ar vamm a zo tener hag a ankounac'h prim. Mes va c'hredi a c'hellit, Yannig n'en devo ken a c'hoant da ober krampouez.

*Hervez* L. C.



## Ar Groaz... hag an Ostaleri

Gwechall-goz e veze savet en hor bro e-leiz a groaziou hag a chapeliou. Hizio e saver ostaleriou. E-kichen pep kroaz koz kizellet kaer, an ilio, evel

eur voulouzenn, o c'holei, a-wiskadou tener, ar sichenn hag an diouvrec'h anezi, c'houi a welo eun ti nevez savet, eur bod glas a-us d'e zor.

Ar groaz a lavar : stou eur pennad, beajour, distro ennout da-unan ; salud da Vestr, da Zasprener (1), ha kemer nerz en e c'houliou, feunteun a c'hrasou evit an den kaez.

An ti nevez, gant e vod glas, a lavar : ar c'horf a dle beza kenta soursi an den, hag ar gwin-ardant e wella mignon. Gra eur poz amañ, tremener ; ar vuhez a zo berr ha poanius ; greomp enni diskuizou hir hag alies, en eur suna eur werennad.

An den diboell a selaou mouez an ostaleri : ha da heul e teu ar c'hleñved, ar glac'har, an dienez, a-wechou an dizenor hag ar maro.

An den fur a selaou mouez ar groaz : ha da heul e kav ar yec'hed, peoc'h ar spered, an nerz da labourat hag an eürusted.

*Hervez* MIGNON AL LABOURER.



## Dervenn goz ar vered

Diwanet er vered,
Ne oar den pegeit 'zo,
Ar wezenn derv bepred
'Zo sounn 'us d'ar bezio (1).

(1) *Dasprener* : Salver, an Hini en deus dasprenet an dud.
(1) *bezio* : lakaet amañ evit « beziou ».

D'ar sul, 'raok an ofern (2),
A-raok ar gousperou,
'Weler an dud, a-vern,
E disheol ar brankou.

Disheol koulz ha disglao
Dindani 'vez kavet,
Dervenn all dre ar vro
Kaeroc'h 'geti n'eus ket.

Mes, 'n eur sellout hirie (3),
(Ken koz eo ar wezenn !)
E weler koulskoude
Brankou sec'h en dervenn.

Ha dizec'ha 'ray 'ta
Dervenn goz ar vered,
A zo keit 'zo 'n e sa (4),
Ha ken kaer da welet ?

— Bet dinec'h, kenvroiz !
An avel 'c'hell yudal,
E beg tour an iliz
An droukspered gwinkal (5),

An dervenn 'zalc'ho penn,
Re start eo he gwriziou,
'Vit 'teufe d'he eilpenn
Nag avel na diaoulou.

(2) *ofern :* lakaet amañ evit « oferenn ».
(3) *hirie :* lakaet amañ evit « hizio ».
(4) *'n e sa :* lakaet amañ evit « en e sav ».
(5) *gwinkal :* sevel e baoiou a-dreñv, evel eur marc'h.

Ha va c'hredit, pell c'hoaz,
Da zervenn ar vered
An avel 'vo dinoaz,
Chom a ray sounn bepred.

X.



## Hunvre Yann al Lonker

Yann al Lonker en deus graet eun huñvre hag eo gantañ gwall nec'het.

— Dre va c'housk, emezañ, em eus gwelet pevar raz. Unan a oa lart evel an toaz, flour e groc'hen evel hini eur c'hoz. Daou all a oa, hag i moan ha kasti, ken na oa nemet an eskern anezo. Eun druez e oa o gwelout. Poan o devoa o fiñval. An hini diweza a oa dall. Sin fall eo gwelout kement a razed. Daoust petra a c'hoarvezo ganin ? Petra 'soñjez a se, Marijan ?

Marijan a oa ken nec'het hag he gwaz. Ne gave penn ebet d'ar gudenn-se. Galvet e voe Jobig, ar mab, a oa nevez graet gantañ e bask, ha kontet dirazañ an huñvre.

— Va zad, eme ar paotrig, me a oar petra eo ar pevar raz. Ar raz lart evel an toaz ha flour e vleo evel eur c'hoz eo Fanch ar Pint, ostiz traou ar bourk, an hini ma kasit d'ezañ bemdez hoc'h arc'hant. An daou raz kasti, poan d'ezo o fiñval, eo mamm ha me, divouedet gant ar raz lart, hag ar raz dall eo c'houi, va zad, pa na welit ket an droug a rit !

Yann, estlammet (1) gant kement a furnez, a lavaras :

— Didallet oun bremañ. N'eo ket me a lardo ken Fanch ar Pint !

Hag hervez an istor, ar pez en devoa lavaret a reas.



## Ar Skabell

'Vel pep siminal Breiz-Izel,
Va siminal 'n deus eur vantell,
Ha dindani 'mañ va skabell.

Eur gador goz graet gant fao-put ;
Warni ec'h azezas va zud,
A holl viskoaz, hervez ar brud.

Gant doujañs, en eur zont en ti,
Bihan ha bras a sell outi,
'N askont (1) d'he stumm ha d'he c'hozni.

He zreid skañv 'vel peder gwerzid,
Hag he diouvrec'h turgnet eskuit,
'Vez warno na poultr na kevnid.

En ti n'eus bank na pres ebet
Ken lufr ha ken flour da welet,
Pa sav an tan-flamm en oaled.

(1) *estlammet :* souezet-bras.
(1) *'n askont da :* abalamour da, en abeg da.

Gwechall, pa oa beo va zad-kun (2),
Goude graet e gornad butun,
War ar gador e rae e hun.

E zaouarn war boull e galon,
Heñvel e oa ouz eur person,
Pe ouz eur roue war e dron.

Me ivez, bep noz, goude koan,
War ar skabell goz, va-unan,
Ec'h azezan ouz nerz an tan.

Ec'h azezan 'tre he diouvrec'h,
Pa sav ar vogedenn d'an nec'h,
Ha pa gan ar skrilhed dinec'h.

Dre hir amzer ha forz soñjal,
Neuze dindan ar siminal,
E klevan moueziou o trouzal.

« Eürus, 'mezañ, an den fidel,
A zeu bep noz, betek mervel,
D'azeza er memes skabell ! »

X...



## Eur C'hornad Butun

Da betra e soñj ar vutunerien pa vez ar c'horn en o genou ? Setu aze eun divunadenn diaes a-walc'h da zivuna. Ar butuner e-unan ne oar ket alies.

(2) *tad-kun* : lakaet amañ evit « tad-kuñv ».

Fanch koz, azezet er c'hlazenn, goude adlein, e falz pe e drañch en e gichen, ar c'horn en e c'henou, a stag e sell war eur bod raden e kostez ar c'hleuz. Mes Fanch koz n'emañ ket gant ar bod raden. Fanch koz a zo bet gwechall soudard, hag e soñj a zo aet dreist d'ar bod raden, dreist d'ar c'hleuz, dreist d'ar parkou en tu all d'ar mor.

Fanch yaouank en deus ivez kouchet eur c'hornad. Ar moged a zeu eus e gorn evel eus eur siminal, hag e sell outañ o sevel en aer en eur gildroenni. Mes Fanch n'emañ ket e benn gant kildroennou ar vogedenn. Fanch yaouank emañ e spered o pardona du-se war-dro chapel ar Seiz Sant gant e gamaladed.

Hag evel-se, pep butuner o vutuni e teu d'ezañ a bep seurt soñjou. P'am bo klevet, me lavaro d'eoc'h ivez doareou ar butunerezed.

Da c'hortoz, mar kirit, me a gonto d'eoc'h va doare-me, ar soñj a zo deut d'in en deiz all en eur zevi eur c'hornad, war ribl an hent bras.

Eur paotr yaouank a dremenas, eur pakad war e skoaz. E vamm a oa gantañ, hag o tremen, he c'hlevis o lavarout :

— Gra eus da wella da blijout d'az mestr, ha da c'hounit eun tamm arc'hant !

— Mat, emezoun-me, hemañ a ya sur a-walc'h d'ar broiou krec'h.

War se e lakais an tan war va c'horn (koulz adverenn e oa), ha raktal e stagas anezañ va spered da heulia ar paotr yaouank.

— Perak ez a hemañ d'ar broiou krec'h ?

— Da c'hounit bara ha gwerz-butun, eme va c'horn butun, ruz e benn.

— Ne c'hell ket gounit bara en e vro ?

— Nann, eme ar c'horn.

— Ma, me 'gred en dije bara mat er gêr, ma karje, ha butun ivez leiz e gof.

— Gwall souezet e vijen, eme ar c'horn.

— Selaou 'ta. Me a wel du-mañ, er barrez, ez eus eun toer mein-glas hag en deus nouspet toenn war e gont ; eur c'harrer hag en deus d'ober tri c'hant karr ha daou c'hant kloued ar bloaz ; eur marichal hag e teu d'ezañ kezeg da houarna eus teir leo dro. M'em bije kalz a vugale da veva ha nebeut a vara war va flanken, e-lec'h kas anezo d'ar broiou krec'h da zrailha plouz d'ar saoud, me o lakaje, unan e ti an toer, eun all e ti ar marichal, eun trede e ti ar c'harrer, da sikour anezo da zeski ar vicher, ha diwezatoc'h en em lakajent war o zra o-unan. An dud a vije gwelloc'h servijet, ha va bugale ivez.

Va bugale, gant pep a vicher, a vije eun deiz mestr en o zi, ha Bretoned en o bro, hag hemañ am eus gwelet o tremen, o veza ma n'en devo desket micher ebet, a vo mevel e-pad e vuhez, ha foeter-bro, hep mar. Eur bugel ha n'en deus ket a vadou a-berz e dud, ne vo biken kontet evit eun den en e vro, mar ne zeu ket da veza war e dra e-unan. Hag ar gwella giz da c'hounit e frankiz, ha goude da zerc'hel mat d'ezi, ha d'e vara ivez, eo kaout en e zourn eur vicher.

A-benn m'em boa eñvoret kement-mañ, e oa devet va c'hornad. Sachet mat em boa warnañ, hep mar. Dre se ne respontas mann. N'en devoa netra da lavarout ivez, nemet asanti, n'eo ket gwir ?

Ar Butuner.

## Pegeit e vev al Loened

Ar gelienenn a vev nao pe dek miz, ar c'hilheienraden nao miz, ar c'houibu tri miz a-boan, ar gwenan eur bloaz pe zaou. Eur verienenn, maget gant eun den, a vevas pemzek vloaz.

Ar pesked a vev da goz. Eur beked (1) a dap betek kant hanter-kant vloaz. Komz a reer eus unan hag a vevas daou c'hant seiz ha tri-ugent. An eog, avat, ne vev nemet pevar bloaz. Ar gurlaz meur (2) a vev kant vloaz. Ar vaot (3), daou c'hant hanter-kant vloaz.

E-touez an evned, ar gudon a vev daou-ugent vloaz, ar vran tri-ugent, an alarc'h (4) dek ha tri-ugent, an erer (5) kant, hag ar gup kant tregont.

Ar c'hi a ya a-wechou da ugent vloaz, evel ar c'haz ivez ; ar c'had da zaouzek, ar gwiñver a dap eiz, al logodenn c'houec'h, pa n'erru ket ar c'haz ganti ; al leon pemp bloaz ha tregont ; an arz (6) daou-ugent, hag ivez ar c'hole hag ar marc'h. Gwelet eo bet kezeg o vont betek tri-ugent vloaz. An dañvad a vev pemzek vloaz, nemet hag ar c'higer a zislavarfe ; an olifant, kant hanter-kant, hag a-wechou tri c'hant vloaz.

(1) *beked :* eur pesk, anvet ivez broched.
(2) *gurlaz-meur :* krokodil.
(3) *baot :* tortu.
(4) *alarc'h :* sign.
(5) *erer :* egl.
(6) *arz :* ourz.

## Ar Gouriz Plouz

Gwechall-gwechall, neb n'en doa ket daoulagad a oa dall. D'an amzer-se, Yann ar Bombarder a rede ar vro, brudet dre ma veze dalc'hmat o vont-dont eus an eil maner d'egile, ha dreist-holl eus an eil tavarn d'eben, gwech war e dreid e-unan, gwech war gein eskernek eun teuz a varc'h : eur marc'h Laouig ken treut ma c'houlenne an dud digant Yann penaos ne veze ket trouc'het dre an hanter gant livenn-gein ar marc'h.

Yann ar Bombarder ne rae nemet pismiga an ostizien. Eur wech edo o tistaga eur rolladenn en eun davarn, ha kalz a dud a zeue eno d'e glevout o seni ar vombard. Ha setu Yann deut-mat d'an ostiz, dre ma sache dour d'e vilin. Mes jistr an ostiz o veza trenk, an dud a nebeutaas. An ostiz a yenaas ouz Yann hag a c'houlennas digant ar Bombarder arc'hant e voued hag e evaj, pe e vije krouget.

— Ma ! eme Yann, mont a rin d'ar groug neuze mar fell d'eoc'h, rak arc'hant n'em eus ket, mes eur gavadenn am eus graet : penaos lakaat jistr trenk da zousaat.

— Dres ! eme an tavarnour, a zo mat evidoun-me ! Gwerz d'in da gavadenn. Pegement e fell d'it kaout ?

— Netra nemet priz va evaj ha va boued.

— Emaomp e-barz !

— Ac'hanta, eme Yann, setu amañ va c'havadenn : ret eo farda eur gorden blouz, hir ha stank, trei

anezi seiz gwech nao zro en-dro d'ar varrikenn, ha div eur goude, an evaj an trenka a zeu dous-mel.

Hag int kerkent d'ar bern plouz, da farda ar gorden vurzudus, an ostiz o sacha plouz diouz ar bern, Yann o kordena dre ma tenne, hag o pellaat bep a dammig. Ar Bombarder a zegouezas evel-se betek an hent. Eno e kinnigas daou liard d'eur paotrig evit trei ar gorden en e lec'h. Ar paotr a droas, hag an ostiz a denne plouz diouz ar bern.

Penaos 'ta ? Yann a drouc'has kuit, en eur lavarout :

— N'eo ket eun touell touella eun toueller.

N'eo ket ret lavarout e chomas trenk jistr an tavarnour. Hemañ, avat, a drenkas muioc'h-mui e spered outañ, ken na droas e dammig empenn e laez kaouledet, pa welas e oa bet touellet gant Yann ar Bombarder.

Hag abaoe eo deut ar c'hiz dre ar Vro da lavarout eus eun ostiz, pa ne da ket mat an traou gantañ en e stal :

— Hemañ en deus tapet eur gouriz plouz.

*Hervez* SPERN-GWENN.



## A-hed an noz

Mor a zudi eo prederia (1),
A-hed an noz,
Dindan bolz an Neñv o sklaeria,
A-hed an noz.

(1) *prederia :* trei eur soñj en e spered.

'Tra steredennou 'us d'hor penn,
Pedomp holl a galon laouen !
Distan ha peoc'hus ar bedenn
A-hed an noz !

Dreist d'an oabl glas steredennet,
A-hed an noz,
'Sav Meurded divent an Dreinded,
A-hed an noz.
Eus ho ti skedus, o Doue,
Grit ouzimp eur sell a drue (2),
Ouz hor Bro, ouz hor yez ive (3),
A-hed an noz.

En hoc'h enor 'kanimp seder,
A-hed an noz,
Hor mouez a savo er splannder,
A-hed an noz,
Da c'houlenn Peoc'h, Unvaniez,
D'imp-ni ha d'hor Broadelez,
Ha da veuli ho Touelez,
A-hed an noz !

ABHERVE.



(2) *true* : truez.
(3) *ive* : ivez.

# Penaos e teuas hon tadou koz eus Enez-Vreiz da Vreiz

En amzer gwechall e oa hon tadou, ar Vretoned koz, o veva en Enez-Vreiz, pe Vreiz-Veur, en tu all d'ar mor, e-lec'h ma vev bremañ ar Saozon, ar Skosed hag ar Gembreiz.

Evel an darn vuia eus poblou Europa, e rankjont plega da veli ar Romaned. Hogen, ma c'hounezas ar re-mañ o bro, ne c'hounezjont ket o c'halon. Hon tadou koz a ouias derc'hel mat d'o giziou, da spered o bro, ha dreist pep tra holl, d'o yez. Int-i eo o deus miret d'imp ar brezoneg. Ne heuilhjont ket war ar poent-se gwall skouer Galianed an Douar-bras. Ar re-mañ, tadou ar C'hallaoued pe Frañsizien, a drokas o yez ouz eun trefoedach (1) briz latin, a oa komzet gant soudarded ha mevelien Kezar, hag a zo deut da veza ar galleg bremañ.

War-dro pevar c'hant vloaz goude Hor Salver, e rankas ar Romaned kuitaat Enez-Vreiz da zifenn o rouantelez war an Douar-bras, a veze argadet a bep tu gant poblou an Hanternoz. Neuze ar Vretoned koz a adsavas o bro en he stumm gwechall, hag a adstagas gant o holl c'hiziou mat evel a-raok donedigez an estren.

Hogen truezus e oa o stad. Ne chome er gêr nemet tud koz, merc'hed ha bugale, koulz lavaret. Rak ar pep kreñva eus ar wazed a oa bet kemeret da soudarded gant ar Romaned ha degaset ganto war an

(1) *trefoedach* : briz yez, yez komzet fall.

Douar-bras, da zifenn o c'hêriou ouz poblou an Hanternoz, a rae brezel d'ezo.

Neuze ar Vretoned, diaes d'ezo en em zifenn, pa n'o doa ket a soudarded, o devoe da c'houzañv eur brezel taer a-berz eur bobl ouez anvet ar Bikted. O veza n'oant ket evit stourm, e c'houlennjont skoazell (2) digant ar Saozon. Ar re-mañ a oa paganed, laeron-vor dre vicher, armet-mat ha galloudus. Deut e oant gant o bagou eus Alamagn, o bro c'henidik, hag e oant diazezet war ar stêr Taouez, ar stêr vras a dremen dre gêr Londrez.

Ar Saozon, da genta, a sikouras hon tadou-koz. Mes ne voe ket pell e savas c'hoant enno d'ober o rann war douarou Enez-Vreiz, a welent ken frouezus. Neuze, — an dud disleal anezo ! — e trojont o armou ouz ar Vretoned e oant paeet ganto d'ober brezel, hag e laerjont o bro diganto !

Ar Vretoned a stourmas kalonek ouz al laeron. Unan eus o rouaned zoken, war a lavarer, ar roue Arzur, a voe brudet-dreist dre an taoliou-kaer a reas er brezel-se ouz ar Saozon.

Goude e varo, avat, n'en em gavas den ebet gouest a-walc'h da gemer e lec'h. Ar Vretoned trec'het a rankas tec'hout, darn anezo e meneziou bro Gembre, e-lec'h ma vevont c'hoaz, darn all er vro-mañ, a oa hec'h ano gwechall Arvorig, hag a gemeras diouto he yez, he broadelez hag hec'h ano a Vreiz.

Miret he deus anezo, a drugarez Doue. D'imp-ni, mibien ar Vretoned koz, da gerzout war o roudou. Lakaomp da genta dlead hor buhez mirout ha lakaat da dalvezout an teñzor-se ken dispar, fiziet ennomp

(2) *skoazell* : sikour.

gant hon tadou : YEZ, BROADELEZ ha BRUD-VAT BREIZ !

*Tennet eus kenteliou eur Mestr kristen.*



## Beuzadenn Kêr-Iz

Brudet-bras eo en hon istor ano Grallon, roue Kerne, hag e konter diwar e benn marvailhou ha lavaradegou kaer. Beva a rae war-dro ar pempvet kantved goude hor Salver, d'ar mare m'edo ar Vretoned o tont e Breiz.

Grallon, war a lavarer, a renas e rouantelez gant eur furnez dispar, kenteliet ma oa gant tri sant bras : Sant Kaourintin, Sant Ronan ha Sant Gwenole. Bravat amzer hounnez, pa veze laouen ar rouaned ha stad vras enno o veza anvet mignoned ar sent hag o heulia o aliou fur ha kristen !

Den ne ouezo biken petra 'zo gwir ha petra 'zo faos en istor beuzadenn Kêr-Iz. N'eus forz penaos, brao eo da glevout.

Aliet mat gant ar sent e vignoned, ar roue Grallon a rene eta e rouantelez Kerne gant pep furnez. Ar binvidigez a greske er vro, hag e teuas Kêr-Iz, ar gêr-benn anezi, da veza brudet pell tro-war-dro dre he c'haerder.

Gwelet e veze enni tiez ha paleziou stummet-brao ha leun a draou prizius. Kant iliz kempennet-kaer, en o zouriou kleier sklintin o c'hervel an dud d'an ofisou, a lavare d'an holl devosion ar roue. Peurliesa, siouaz, ar binvidigez a laka ar c'halonou da

vreina, hag e teuas tud Iz a-nebeudou da veza dizeblant ouz traou an Aotrou Doue, ha tuetoc'h da redek ar goueliou, ar banveziou hag an ebatou eget da vont d'an ofisou. Gwelloc'h e veze ganto galvadenn skiltrus ar vombard eget mouez santel ar c'hleier.

Lies gwech en devoa roet Sant Kaourintin aliou fur d'ar roue war se. Mes Grallon, evitañ da veza mat ha kristen, a reas skouarn vouzar. Koz e oa, hag, evel e c'hoarvez peurliesa gant an dud deut war an oad, e oa aet dinerz ha dizeblant. Gouela a rae war dizurziou e bobl ha netra ken, e-lec'h herzel start ouz an droug ha kastiza ar re fall.

Eun dra c'hoaz a lakae ar roue dinerz ha dic'halloud e-keñver e sujidi diroll : e verc'h Dahud a oa ar plac'h falla, ar penn skañva eus ar vro. Ar genta e veze en ebatou hag en dañsou noz, ha ne veze kaoz tro-war-dro nemet eus he dizurziou. Hogen ar roue, dallet ha bouzaret gant e garantez, ne wele, ne gleve netra.

Sant Kaourintin a c'hourdrouzas e teuje, emezañ, eun deiz pe zeiz, kastiz an Aotrou Doue da goueza warni. Poan gollet e oa d'ezañ !

Kêr-Iz a oa war an aod, hag al leur-gêr anezi a oa izeloc'h zoken eget gorre ar mor, pa veze lano. Evit herzel ouz an dour da vont e-barz, e oa bet savet eur chaoser uhel, hag, e-kreiz ar c'haoser-se, e tigore eun nor vras. Serret e veze an nor-se da vare al lano, ha bemnoz e veze degaset an alc'houez d'ar roue, ha lakaet gantañ dindan e benn-wele.

Eun nozvez ma oa reverzi, merc'h Grallon, bet diouz he boaz (1) oc'h ebatal a-hed an deiz, a fellas d'ezi

(1) *boaz* : kustum ; *diouz he boaz* : hervez he c'hustum.

digeri an nor e-kreiz an noz da dud diroll da zont ganti. Diframma a reas an alc'houez diouz kerc'henn he zad dre e gousk. Digoret e voe an nor, hag ankounac'haet serri anezi. Ha pa savas al lano, setu e lammas ar mor e kêr, evel eur vandenn chas kounnaret.

Beuzet e vije bet Grallon, gant e sujidi, nemet e selaouas Doue pedennou Sant Kaourintin (2). Hemañ a zegouezas er palez :

— Sav ! emezañ da C'hrallon, ha tec'h buan, rak en em astennet eo brec'h Doue war Gêr-Iz, abalamour d'he dizurziou.

Grallon a bignas war e varc'h, ha, leun bepred e galon a deneridigez ouz e verc'h, e kemeras anezi gantañ war daolier e jao (3). Kaer en devoa, avat, kentraoui (4) e varc'h ha mont d'an daoulamm, e c'houneze an dour warnañ, hag e oa o vont da veza tizet gantañ pa glevas eur vouez en neñv :

— Laosk Dahud er mor !

Ha setu korf he merc'h villiget o koueza en islonk.

Pa savas an deiz, e welas Grallon ar mor oc'h astenn e goummou a bep tu e-lec'h ma oa bet Kêr-Iz hag he faleziou. Abaoe, war a lavarer, e klever alies Dahud, e-kreiz-noz, o ouela d'he fec'hedou.

*Hervez* GWELTAZ.

(2) *Sant Kaourintin :* hervez darn, e vije bet Sant Gwenole.
(3) *jao :* marc'h.
(4) *kentraoui :* sanka ar gentr e kostez ar marc'h, evit ober d'ezañ mont buanoc'h. Ar « *gentr* » a zo eur pez dir, eur rodig dantek ouz e benn, a vez staget ouz botou an dud a ya war varc'h.

# Morvan, lesanvet Lez-Breiz

*An istor a roomp da heul n'eo ket gwir penn-dabenn. Koulskoude ez eus ennañ kalz traou a zo gwir. Morvan a zo bet unan eus ar Vretoned kalonek-se a stourmas da zifenn Breiz en amzer gwechall a-enep ar C'hallaoued (pe Frañsizien) alouberien.*

*

* *

Goude maro Yarnhitin, Breiziz a zibabas evit rener Morvan, kont a Leon hag a Gerne, lesanvet Lez-Breiz, da lavarout eo, Harp, Skoazell Breiz (818). Lez-Breiz en devoe an enor d'ober brezel d'ar roue Loeiz, mab da Charlez-Veur (1). Roue Frañs a zegasas da gaout Lez-Breiz eur manac'h anvet Witkar, evit hen alia d'ober ar peoc'h ha da anzav e oa Breiz eul lodenn eus rouantelez Frañs.

Witkar a lavaras evel-hen da Lez-Breiz :

— Anavezit va roue evit ho hini, rak e c'halloud a zo kement en tu all d'ho hini hag an neñv en tu all d'an douar. Gra kement-se evit da vro, da vugale ha kement hini a garez, eme c'hoaz ar manac'h.

Lez-Breiz a respontas :

— Lavar eus va ferz da roue Frañs ne labouran ket e zouar ha ne fell ket d'in senti ouz e lezennou. D'ezañ eo da ren war ar Frañsizien, d'in-me da ren war ar Vretoned. Roue Frañs en deus e wiriou, ha me va re. M'o deus c'hoant ar Frañsizien da gaout

(1) *Charlez-Veur :* ano eun impalaer bras, a vevas etre ar bloaziou 742 ha 814. Ober a reas brezel d'ar Vretoned, ha dont a reas a-benn d'o zrec'hi. E vab a voe anvet Loeiz Habask.

brezel, o devo brezel, rak va dourn dehou d'in-me n'eo ket c'hoaz seizet.

War ar respont-se, Witkar a zistroas da balez roue Frañs evit renta kont d'ezañ eus ar pez en doa gwelet ha klevet. Ar roue Loeiz a zastumas raktal eun arme niverus, hag a zeuas ganti betek Breiz. Lez-Breiz a guitaas ivez e bried, e vugale, e gastell, hag a-raok mont en hent e roas da eva d'e soudarded bep a chopinad mat a win. E-unan e kemeras e lod, hag ez eas d'ar stourmad evel eul luc'hedenn. Ken hardis hag an erer, e stag d'e enebourien hag e plant dizamant en o c'hreiz dir trempet (2) mat e gleze. Ar Frañsizien a gouez en-dro d'ezañ evel kelien. Ma teu a-wechou eun tamm war e giz, eo evit ober eul lamm brasoc'h e-touez ar C'hallaoued. Al leonez, pa vez dilamet he re vihan diganti, ne ziskouez ket muioc'h a gounnar eget na rae Lez-Breiz.

E-pad ma koueze e enebourien en-dro d'ezañ, evel ar gwiniz en eost dindan falz al labourer, eur pez Gall anvet Kost a c'hellas tostaat outañ hag a blantas e gleze en e staon. Morvan Lez-Breiz, treuzet e c'henou, a gouez d'e dro d'an douar. Ar Gall neuze a ra eul lamm a-raok gant e varc'h hag a drouc'h d'ezañ e c'houzoug. Lez-Breiz a denn eun huanad hir ha diweza, mes a-raok mervel en devoe ar blijadur da welout ar Gall Kost o koueza ivez e-unan dindan kleze eur Breizad.

Eürus ar re a varvas en deiz-se e-keñver o roue. I

(2) *trempet :* temzet. An dir a vez temzet, da lavarout eo, sanket en dour pa vez tomm-ruz. Evel-se e teu da veza kreñvoc'h ha gwelloc'h.

da vihana ne rankjont ket soubla o fenn dindan lezenn ar C'hallaoued (3).

*

* *

Morvan Lez-Breiz n'eo ket c'hoaz ha ne vo biken ankounac'haet e-touez ar Vretoned. Eur werz koz a lavar e voe klasket gant e floc'h (4) e-pad seiz vloaz. Eun devez, o tremen dre goad Hellean, e kavas war e hent eun ermid (5) koz, a zeue d'ar feunteun da gerc'hat dour. Ar floc'h a c'houlennas digantañ :

— Piou, emezañ, a zo amañ beziet dindan ar vodenn-mañ ?

An ermid a respontas :

— Lez-Breiz eo a ra e gousk dindan an douar-se. E-pad ma vevo Breiz, heñ a vevo en hor c'halonou. Dihuna a raio adarre, hag e c'halvo adarre Breiziz da flastra ar C'hallaoued.

Hag e gwirionez, evel ma lavare an ermid koz, eul Lez-Breiz all a voe kavet. Gwiomarc'h, kar da Vorvan, a voe dibabet evit roue (825) hag a zalc'has penn eun nebeud d'ar Frañsizien. Mes siouaz ! kavout a reas ivez ar maro er brezeliou.

*

* *

Goude ar stourmad etre Morvan hag ar C'hallaoued, e benn a voe trouc'het, war a lavarer, ha degaset, labezet a wad, d'ar manac'h Witkar. Ar manac'h a walc'has hag a gempennas ar penn-se, ha dre se e

(3) *Gallaoued :* ar C'hallaoued hag ar Frañsizien a zo ar memes re.

(4) *floc'h :* mevel. Pep denjentil en doa gwechall e floc'h, a yae gantañ d'ar brezel, hag a servije d'ezañ da vevel.

(5) *ermid :* lean, unlean.

teuas da anaout e oa lazet e gwirionez Morvan Lez-Breiz.

*

* *

E-keñver ar stêr Elorn, war c'horre eur roc'h uhel, he deus roet hec'h ano d'ar barrez, da barrez ar Roc'h, e weler c'hoaz eun tamm bennak eus kastell Lez-Breiz (6). Hizio ne chom mui eus ar c'hastell-se, savet er c'hantved navet ha freuzet er c'hantved pemzekvet, nemet tammou mogeriou du goloet a ilio. Eur wezenn bennak a zo e plas ar c'hoad a oa gwechall en-dro d'ezañ. En-dro da gastell ar Roc'h, en amzer Lez-Breiz, e oa koadou bras ha teñval. Difennet e oa ivez gant dour ar stêr Elorn, a dremene en e geñver, gant kaeou spern, douveziou ha lagennou (7). E-kreiz ar c'hoadou e oa ar c'hastell, eun ti kaer-meurbet, leun a armou hag a soudarded. Eno eo ec'h en em blije ar muia Lez-Breiz.

*Tennet diouz*
*« Buhez Sant Milio ha Sant Melar »*
*gant an Ao. J. Guillou, Beleg.*



(6) Hervez darn, e vije bet kastell Lez-Breiz en eul lec'h all, e-kichen Langonned, en eskopti Gwened.

(7) *lagenn* : tachenn douar geuniek, goloet a zour.

## Ar Wazig

'Vel ma kane gwechall ar barz,
Deredet gwerc'h eus ar mene,
Eur wazig sklaer, e skeud ar c'harz (1),
War c'hrouan flour a dremene.

Ha du-hont, war ribl ar mor bras,
'N eur yudal ouz troad ar roc'hell,
E tiruilhe eur wagenn c'hlas,
Bountet warni gant an avel.

Pa he deus graet meur a droig,
Hon tammig gwaz 'zo lonket mik,
War an aodou, gant ar wagenn.

Setu darvoud ar yaouankiz :
Amzer a zidu, berr goantiz,
Gant mor ar bed lonket souden.



(1) *garz* : kae.

## Nevenoe, kenta Roue Breiz

Morvan a voe lazet gant ar C'hallaoued o tifenn ar vro, Gwiomarc'h a voe lazet ivez. Doue avat a roas d'ar Vretoned eun difenner all. Nevenoe a voe an den-se, hag, eürusoc'h eget Morvan, e teuas a-benn da zizamma Breiz diouz yeo pounner ar Frañsizien, ha da lakaat war e benn kurunenn aour ar rouaned.

Eun den a boell e oa anezañ. Gwelout a reas e oa Breiz dinerzet gant ar brezeliou. N'oa ken evit derc'hel penn ouz ar Frañsizien. Ret e oa ober ar peoc'h ken n'he dije ar vro adkavet he nerz da adkregi gant ar stourm.

Eun dra all a oa retoc'h c'hoaz : unani ar Vretoned. Rak, ma oa bet trec'het Breiz kel lies gwech, e oa dreist-holl dre zizunvaniez he bugale e oa c'hoarvezet kement-se.

Nevenoe a gasas da benn, da genta, an daou labour-se, rei ar peoc'h d'e vro hag unani e genvroiz.

Bep bloaz e oa ar c'hiz gant ar C'hallaoued derc'hel eur vodadeg vras, anvet Park-Mae, dre ma veze dalc'het en eur park bras e-pad miz mae.

Eno e veze dastumet pennou-bras ar bobl, eno e veze savet lezennou nevez, hag anvet an ofiserien uhel ha renerien ar rannvroiou. Eno ivez e veze paeet gant ar Vretoned al leve sammet warno gant ar C'hallaoued. Ar garg-se ne oa ket re blijus d'ar Vretoned. Ret e oa mont koulskoude.

Nevenoe en em gavas e-touez ar gannaded kaset evel-se da baea al leve daou vloaz hepken goude maro Morvan. Plijout a reas da roue ar C'hallaoued, ha

dre e gomzou flour ha dereat e teuas a-benn da c'hounit e galon.

Rener Breiz evit ar C'hallaoued a oa neuze an dug Wido, eun den taer ha rok, a zisplije kenañ d'ar Vretoned. Ar re-mañ en em glemme. Evit sioulaat an traou, roue ar C'hallaoued a dorras eus e garg an dug Wido, hag a lakaas en e lec'h Nevenoe. Ha setu, da nebeuta, ar Vretoned renet gant eun den eus o gwad. Darn eus ar vrezelourien goz, o doa stourmet gwechall gant Morvan, a gavas d'ezo e oa Nevenoe eun treitour, gwerzet d'ar C'hallaoued, nemet dont a rejont buan da intent menoz kuz ar roue nevez.

E-kichen pep rener bras e welomp bepred, en hon istor Breiz, eur Sant kaset d'ezañ gant Doue evit e harpa hag e eeuna war an hent mat. Ar sikour-se a-berz Doue ne vankas ket da Nevenoe. Sant Konvoion a voe d'ezañ ar pez a oa bet Sant Gwenole ha Sant Kaourintin d'ar roue Grallon, Sant Meven da Judikael. Harpet an eil war egile, Nevenoe ha Sant Konvoion a reas e Breiz eul labour burzudus.

War al lec'h m'emañ bremañ kêr Redon, Sant Konvoion a lakaas sevel eun abati, a vije, evit Bretoned ar vro, evel eun tour-tan lugernus o tiskouez d'ezo an hent mat.

Keit ha ma chomas Loeiz, roue ar Frañsizien, war e dron, Nevenoe a zalc'has e le, ha dindan e renadur, Breiz a voe sioul ha peoc'h.

Mes mibien dinatur Loeiz a reas brezel d'o zad, eur brezel euzus, hag a didronas anezañ. Evel just, ar vibien-se ken dinatur ne voent ket evit en em glevout, hag ar brezel a savas hep dale etrezo. An amzer a oa a-du gant ar Vretoned, unanet dindan dourn galloudus Nevenoe, hag hennez ne oa ket den

da lezel an dro vat o vont e-biou d'ezañ. Nac'h a reas paea o leve d'ar C'hallaoued.

Eur gaer a ganaouenn a zo bet savet war an taolse. Livet eo bet enni ar gwirionez, sur a-walc'h. Daoust da se, re gaer eo evit ma c'hellfen tremen hep he c'honta d'eoc'h.

Diouz ar gontadenn-se, Nevenoe a yeas, heñ e-unan, da baea d'ar c'hont gall, a chome e Roazon, ar sac'hadou arc'hant a rae leve ar C'hallaoued. Ar c'henta sac'had a voe pouezet hag e voe kavet reiz ar pouez anezañ. Hag an eil sac'had ivez. An trede sac'had, avat, e vanke eun dra bennak ennañ. Digoret e voe, ha ne voe kavet e-barz nemet mein. Komzou rust a savas dioustu, ha Nevenoe, o tenna e gleze, a drouc'has penn ar Gall.

— Da benn, emezañ, Gall milliget, a ray ar pouez.

Hag heñ d'an daoulamm ruz ken ma tregerne ar ruiou gant trouz hern ar c'hezeg.

N'eus forz penaos e c'hoarvezas an dra, al leve a voe nac'het e baea, hag evit talvezout an dra-se d'ar Vretoned, ar Frañsizien a lammas war Vreiz.

E-keit-se ec'h echuas ar brezel etre mibien ar roue Loeiz. Rannet e voe ar rouantelez etrezo hag unan anezo, anvet Charlez Moal, a zegouezas d'ezañ kurunenn Bro-C'hall.

Lamberz, kont Naoned, a savas neuze a-enep da Loeiz, hag a c'houlennas sikour digant Nevenoe. Hemañ a gasas d'ezañ e vab Erispoe gant eun arme. Ar Frañsizien a voe trec'het.

O klevout kement-se, Charlez Moal a savas eun arme vras, hag oc'h en em lakaat heñ e-unan e penn anezi, e kerzas da Vreiz, er bloaz 845.

Diouz e du, Nevenoe a c'halvas ar Vretoned d'an

armou, evit difenn o bro, hag holl e respontjont d'e c'halvadenn. Setu amañ eur ganaouenn vrezel a zo bet savet d'ezo :

*Deomp, deomp, deomp d'ar gad,*
*Deomp tad, deomp mab,*
*Deomp holl, deomp holl, deomp holl, tud vat !*

Lec'h an emgann a voe tost d'eul leandi, leandi Ballon, n'eo ket pell diouz Redon. Moarvat, Sant Konvoion hag e venec'h a bede a-greiz o c'halon e-keit ma stourme ar vrezelourien. Eur Sant all, Sant Kado binniget, paeron ar vrezelourien, hag a oa bet, heñ ivez, marc'heg en e yaouankiz, en doa diouganet e talvezje ar Vretoned er brezel o daou gemend-all, pa vijent war varc'h. Evel-se e c'hoarvezas en emgann Ballon. Stourmet e voe tost d'eur stêr en eul lec'h goloet a zour, ha kleuziet ennañ kanouc'hellou e-leiz da zizoura ar pradeier gleb-se. Diaes e oa d'ar C'hal-laoued treuzi ar c'hanoliou, luziet ma oant en o armou pounner. Ar Vretoned, armet skañv, war o c'hezeg mibin, a sailhe ganto, ha, p'en em gave berr warno, a dec'he prim, hep ma c'hellje ar Frañsizien tizout anezo.

Evel-se e voe stourmet e-pad an deiz kenta. Pa zeuas an noz, ar Frañsizien o doa kollet e-leiz a dud hag a gezeg, nemet e oant chomet bepred start war o lec'h, prest da adkregi gant an emgann en deiz war-lerc'h. Ha setu, diouz ar beure (1), eur c'helou iskis o redek e-touez ar soudarded : skoet gant ar

(1) *beure* : mintin.

spouron, ar roue Charlez en doa dilezet e arme, ha tec'het e oa e-pad an noz. Neuze ar soudarded gall, int-i ivez, a fallgalonas, hag o heulia skouer vezus o rener, e tilezjont an emgann.

Diwar emgann Ballon, Breiz en em gave digabestr, torret gant he mibien ha gant he roue kalonek ar yeo pounner he dalc'he abaoe keit-all.

Ar bloaz goude, Charlez Moal a savas eun arme nevez, mes ken bras e oa e spouron rak kadarnded (2) ar Vretoned ken n'eas ket ganti pelloc'h eget kêr Mans, eun daou-ugent leo bennak diouz harzou Breiz. Eno e c'houlennas ar peoc'h. Nevenoe a voe anavezet gantañ evel roue digabestr, ha Breiz evel eur vro dishual ha distaget a-grenn diouz Bro-C'hall.

GWELTAZ.



## Sant Judikael, Roue Breiz

Judikael a oa mab-bihan da Judual. Daoust ma oa galvet, evel mab hena, da sevel war an tron, e voe lakaet en e lec'h gant tud fallakr unan eus e vreudeur ha klasket zoken e laza goude maro e dad. Saveteet e voe gant eur Sant bras, Sant Meven, ha kuzet gantañ en e abati. Sellit nag a vad a rae neuze hor Sent koz, bepred war-sao da sikour ar re reuzeudik ha derc'hel penn d'ar re fall !

Judikael a vevas da genta en abati e-touez ar venec'h. Nemet, eun nebeut bloaveziou goude, e voe

(2) *kadarnded* : kalon, kouraj, vailhantiz.

gounezet e vreur gant Sant Meven, ha troet ouz Doue hag ar vuhez kristen. Goulenn a reas pardon digant Judikael, hag, e sin a beoc'h, e vennas lodenna e rouantelez gantañ. War ali Sant Meven, Judikael a guitaas al leandi (1) evit beza roue.

Ren a reas e sujidi gant pep madelez hag eeunder. Ouspenn eur roue fur, e voe anezañ eur brezelour dispouron.

En amzer-se Dagoberz a oa roue ar C'hallaoued. Ar brezel a savas etrezañ hag ar Vretoned. Judikael, evitañ da veza eur Sant, eur manac'h zoken e doun e galon, a stourmas kalonek ouz an estren evit difenn frankiz ha gwiriou e vro Breiz. Lies gwech e voe trec'h war ar C'hallaoued. Neuze ar roue Dagoberz a fellas d'ezañ sevel eun arme vras-vras evit peurwaska ar paour kaez Bretoned, n'eus forz pegen kalonek e vijent, dindan niver e soudarded. Nemet e oa gantañ eur ministr leun a santelez, Sant Eloa e ano, na oule ket (2) klevout komz eus eur brezel ken kriz ha ken disleal. Tapout a reas beza kaset gant Dagoberz da gannad da lez Judikael da gompeza an traou ha da skoulma eur peoc'h enorus evit an daou roue.

Evel ma c'hellit kredi, ne voe ket diaes d'an daou Sant en em glevout. Pa voe graet ar peoc'h, roue ar Vretoned a zeuas zoken gant Sant Eloa d'ober eur weladenn da roue ar C'hallaoued. Hemañ e zegemeras gant doujañs ha karantez. Evit ober brasoc'h enor d'ezañ, e pedas anezañ d'eur banvez bras en e balez. Nemet e ouie Judikael peseurt buhez a zizurz a rened e palez Dagoberz, hag e nac'has mont. Gwell

(1) *leandi :* manati, ti al leaned, pe venec'h.
(2) *na oule ket :* na felle ket d'ezañ.

e voe gantañ chom gant Sant Eloa hag eur Sant all, Sant Oan, a oa ivez ministr Dagoberz, hag, e-lec'h koll o amzer er plijadureziou, an tri Sant a vevas e-keit-se unanet o c'halon, o pedi Doue hag o prederia (3) war uhela gwirioneziou ar feiz, muioc'h evel menec'h eget evel renerien poblou ha tud a renk ken uhel.

Distro da Vreiz, Judikael a sante bepred en e galon eur c'heuz bras d'e stad kenta, ar stad a vanac'h en doa renet en e yaouankiz, en abati Sant Meven. Disprizout a rae e doun e galon enoriou touellus ar bed-mañ. N'en doa degemeret ar gurunenn nemet dre garantez ouz e vro ha gant ar c'hoant birvidik da zistrei da vanac'h ar c'henta ar gwella. Neuze e oa pep tra peoc'hus ha reiz-mat e Breiz, hag e kavas d'ezañ e c'hellje ober diouz e c'hoant ha seveni e vennad.

Gervel a reas davetañ e vreur Judog. D'ar breur-se e venne fiziout ar gouarnamant ha gward e vab hena, a oa c'hoaz re yaouank da c'hallout pignat war an tron.

Judog, avat, hep gouzout d'e vreur, a oa anezañ ivez eur manac'h en e galon. Goulenn a reas eur sizunvez evit en em brienti (4) dre ar bedenn d'an enor lakaet war e benn. Setu-heñ en hent, war zigarez mont d'eun abati d'ober eur retred. A-boan dilezet gantañ palez e vreur, e kavas eur vandennad tud, bizier ganto, evel tud o vont e beaj. Pirc'hirined e oa, o vont da Roma.

— Mont a ran ganeoc'h ! eme ar prins.

(3) *prederia :* trei eur soñj en e spered.
(4) *prienti :* aoza, danzen, prepari.

Hag heñ ganto.

Goude beza gwelet Roma ha pedet war vez an ebestel, Sant Per ha Sant Paol, Judog en em reas lean pe ermid, ha goude e varo, e voe enoret evel sant.

Penaos e reas Sant Judikael evit lakaat eun den a zoare e lec'h e vreur, den n'hen goar ! Ar pez a ouzomp eo ez eas da vanac'h e manati Sant Meven, e-lec'h en doa renet e yaouankiz. Eno e klozas gant eur maro santel eur vuhez leun a zellidou.

GWELTAZ.



## Peorien Vreiz

Ar paour 'zo lod a Vreiz-Izel,
'Vel m'eo lod diouti he rec'hell,
He ziez-soul, he lannegou,
He hentou doun hag he stankou.

E meur a vro an truilheg noaz
'Vez kaset 'maez a daoliou baz.
Amañ, avat, en hor bro Breiz,
Eun enor eo karout ar geiz (1).

'N hon ziez ar paour 'gav bepred
Eur skabell e korn an oaled,
'R grampouezenn domm, 'r skudellad yod,
Hag, er solier, eur gwele blod.

(1) *ar geiz :* an tud kaez, ar beorien.

Kalonou mat da gemer perz
'N e boaniou, mar deu re zinerz,
Komzou leal d'e frealzi (2),
Ha da harz outañ d'erezi...

Bale, bale, paour kaez truant,
War hor maeziou hep nec'hamant :
Da heul da roudou, da druilhou,
'Mañ Jezuz gant e vennoziou !

Gab LISKILDRY.



## An Normaned e Breiz

Goude maro Nevenoe, roue bras ar Vretoned, a flastras ar C'hallaoued en emgann Ballon, er bloaz 845, e vab Erispoe a bignas war an tron. En em ganna a reas kalonek da zifenn frankiz Breiz evel m'en doa graet e dad. Pa varvas Erispoe, Salaun a gemeras ar gurunenn. Hemañ a voe galloudeka roue hon eus bet biskoaz. En e amzer e voe hor bro Breiz brasoc'h ha kreñvoc'h evel m'eo bet biskoaz abaoe.

Mervel a reas Salaun, avat, lazet gant eur Gall. Enoret eo evel eur Sant. War-lerc'h e varo, e voe tro an Normaned da daga hor bro.

An Normaned a zeue eus an Hanternoz war listri. Paganed e oant ha kriz-kenañ, o wasta hag o tana pep tra dre ma tremenent.

Hor roue Alan-Veur o zrec'has e Kistreberc'h, e-

(2) *frealzi* : konsoli.

kichen Gwened, er bloaz 888. Lesanvet eo bet Alan, abalamour da se, « Tad ar Vro ».

Goude maro Alan, an Normaned a adkrogas da wasta Breiz. An noblañs hag ar venec'h a rankas tec'hout, hag ar vro a voe breset dindan treid an enebourien.

Alan Varvek, mab-bihan da Alan-Veur, a zeuas a-benn d'he diliamma. Galvet gant eur manac'h a Landevenneg, ar breur Yann, eus Enez-Vreiz e-lec'h e oa tec'het e dad, e vodas en-dro d'ezañ eun armead Bretoned feal, hag e faezas ganto an Normaned e meur a emgann. An hini diweza eus an emgannou-se, a ziframmas Breiz diouz krabanou an Normaned, a c'hoarvezas e Plourio, e lanneg « Poull ar C'houiled » :

> « N'anvezit ket e Plourio,
> Traonienn Poull ar C'houiled,
> Eno kleze dir hon Tado
> 'Ledas an Normaned. »

Goude donedigez an Normaned e Breiz e tegouezas eur gwall gemm (1) gant hor bro Breiz. Betek-hen e oa bet e penn hon tadou rouaned, a oa Bretoned rik evelto, a gomze brezoneg, hag a rene warno evel ma ren eun tad a diegez war e vugale. Goude reveulzi an Normaned, ne weler ken e penn Breiz, e lec'h rouaned gwir vreizat, nemet tudjentil heñvel ouz re Vro-C'hall, ha n'o doa ken c'hoant er brezel nemet astenn galloud o lignez ha kreski o domani. Abaoe an amzer-se eo o deus en em lakaet an dudjentil, ar vourc'hizien hag ar re binvidik da gomz

(1) *kemm* : chenchamant.

galleg. Abalamour da se eo hon eus da c'houzañv hizio c'hoaz, peogwir ne vez ket roet d'hor yez, ar brezoneg, ar gwiriou a rank kaout. Abalamour da se n'eo ket implijet c'hoaz ar brezoneg, evel ma tle beza, e pep lec'h : er skoliou, el leziou-barn, en arme ha war al listri-brezel, en holl staliou hag en holl bureviou ar gouarnamant e pep kêr, bihan ha bras.

*

* *

Koulskoude, dindan an dug Per, eus tiegez Dreug, lesanvet « gwall gloareg », daoust na oa ket eur Breizad ha daoust ma klaske e vad-heñ kentoc'h eget hini Breiz, ar Vretoned en em unanas da vrezeli evit frankiz ar Vro. Eun nebeut tud uhel a oa en em savet ouz an dug ha galvet sikour digant Fulub-Aogust, roue Frañs. Hemañ a oa galloudek-bras, hag e oa anat d'ar Vretoned e vije lakaet o frankiz en argoll ma vije trec'h. Kas a rejont d'an dug eun niver soudarded war droad dibabet er parreziou. Armet-skañv e oa ar soudarded-se gant koñtilli ha gwaregou. An enebourien, er c'hontrol, tud eus uhela noblañs Bro-C'hall, a oa holl war varc'h, hag armet kaer ha pounner gant gwiskou houarn, goafiou (2) ha klezeier dir.

Skoulmet e voe an emgann, d'an 3 a viz meurz 1222, e-kichen kêr Kastelbrien, e-kreiz eur gompezenn goloet a winiennou (3). Diaes-kenañ e oa da varc'heien Fulub-Aogust blenia o c'hezeg ha redek a-dreuz d'ar gwiniennou-se, e-lec'h o devoa ar Vretoned enno pep aezamant d'en em zifenn ha da

(2) *goaf* : eun doare baz hir, ouz he beg eun tamm houarn lemm.

(3) *gwinienn* : ano ar plant a ro ar rezin.

deurel eus a bell birou gant o gwaregou. Ouspenn se, an Normaned, hag a oa en em unanet gant noblañs roue Bro-C'hall, kentoc'h evit preizata ha laerez eget evit en em ganna, pa weljont e oa tommmat an traou ha berr war arme ar roue, a droas kein. Kerkent, ar Vretoned a doullas o hent dre al lec'h a oa bet dilezet ganto betek kreiz strollad ar C'hallaoued. Ar re-mañ, didammet ha taget a bep tu evel-se, a voe trec'het.

Trec'h Kastelbrien, gounezet gant soudarded parreziou Breiz, en em savet da zifenn frankiz ar vro, a zo bet e gwirionez eun trec'h Breiz eus ar brava.



## Sant Erwan, difenner madou an Iliz

*Ne deus ket e Breiz, ne deus ket unan,*
*Ne deus ket eur Sant evel Sant Erwan !*

D'ar c'houlz-se e oa Breiz digabestr, da lavarout eo, e oa he frankiz ganti, ha n'o doa ar Frañsizien netra da welout war traou hor bro. Roue Bro-C'hall, avat, a oa e ano Fulub-Kaer, a oa d'ezañ dienez arc'hant. Goude skei tailhou (1) pounner gant e sujidi, petra a reas nemet klask ober e rann ivez eus madou ilizou Breiz. Lakaat a rae dindan e dreid, dre an taol-se, ouspenn gwiriou an Iliz, gwiriou Breiz, a oa, evel m'hon eus lavaret, en he frankiz, hep m'en dije roue Paris mann (2) da welout en he renerez.

(1) *tailhou :* kontribusionou.
(2) *mann :* netra.

Soudarded a voe kaset gant Fulub-Kaer betek Landreger da skrapa madou an Iliz-veur. Sant Erwan en em gavas war al lec'h p'edont o paouez laerez eul loen-kezeg a oa d'an eskob. A-unan gant Landregeriz e tiframmas al loen a-dre o daouarn. Ar velein all a grene gant ar spont. Sant Erwan a respontas d'ezo ar c'homzou-mañ, a dlefe beza garanet e kalon pep Breizad : « Keit ha ma vevin, e tifennin ar Gwir, frankiz an Iliz hag hini va Bro. »

Hogen soudarded Fulub, m'o doa ranket plega en deiz-se da Sant Erwan, a oa e sell da zistrei en deiz war-lerc'h. Sant Erwan en em dennas neuze en Iliz-veur da dremen enni an noz o pedi. Eur mevel d'ezañ, hag en doa e heuliet eno, a glevas a-greiz-holl strakadennou kurun spontus. Ouz skleur al luc'hed, e welas Sant Erwan o komz gant eur beleg ha na anaveze ket, nemet eur vouez a glevas en e galon o lavarout e oa Sant Tual (3) ar beleg-se. A-benn eur pennad, Sant Erwan a zistroas davet e vevel hag a lavaras d'ezañ laouen-holl :

— Deomp da gousket bremañ ! Kompezet eo an traou.

Hag antronoz beure e voe gouezet penaos soudarded ar roue laer, spouronet gant an talmou kurun, a oa tec'het holl gant ar vez...

Er bloavez 1295 pe war-dro eo e voe gounezet an trec'h-mañ gant Sant Erwan. Kaerat trec'h, pa stourmas ar Sant, evel m'hen lavaras, e-unan !

Evit ar Gwir, frankiz an Iliz ha frankiz Breiz !



(3) *Sant Tual :* kenta eskob Landreger. Beva a rae er c'houec'hvet kantved.

## Maro Sant Erwan

Sant Erwan, brevet ha kollet krenn e nerz gantañ, muioc'h kalz gant al labour hag ar binijenn eget gant ar gozni, a ouezas e felle da Zoue echui e boaniou hag e lakaat en e lec'h diskuiz. A-hed e vuhez, evit gwir, n'en doa bevet nemet evit mervel ervat, ha koulskoude, diwar neuze, e talc'has muioc'h-mui e spered gant an tremen diweza-se.

Er bloaz 1303 e oa kement-mañ, en deiziou diweza a viz ebrel. E kastell Koatredan e oa ar sant, e ti an Itron Keranreiz.

— Eur pennadig 'zo, eme ar sant d'an Itron-se, en em gavan gwall fallaet, hag e kred d'in oun dare da vervel. Joa vras eo ganin, mar deo Doue hen youl.

— Tavit gant se, a lavaras an Itron estlammet. Gwasa tra e vefe d'in ha da galz a re all, o deus ezomm eveldoun eus ho kelennou santel.

Abad Bear a zeuas d'e welout, er sizun genta a viz mae, hag e gavas war e goz valin, du gant ar poultr hag ar fank. Dindan e benn e oa daou levr goloet ha keinet, evit e benn-wele.

D'al lun 13 a viz mae e teuas an Aotrou Jafrez Tournemin, eskob Landreger, da Gervarzin, da welout ar Sant, ha gantañ eur chaloni bennak ha meur a zen a iliz. Krozal karantek a reas an eskob d'ezañ, ouz e welout gourvezet war an douar, e zilhad holl gantañ, hag e votou ler en e dreid, hag e lavaras d'ezañ e oa re ziaes er stumm-se.

— Aotrou 'n eskob, eme ar c'hlañvour, me en em gav gwelloc'h amañ eget e nep lec'h all.

Evel-se e lavaras c'hoaz da vestr Erwan ar C'hognad, aet war e lerc'h da varner iliz Landreger, hag hen pede brao da lezel kreski ar plouz dindanañ :

— Ne dalvezan ket an dra-se, ha d'in-me eo a-walc'h ar pez am eus dindanoun.

D'ar merc'her, deiz diagent ar Yaou Bask, e c'hoantaas mont d'e chapel hag oferenna. Ken klañv e oa ha ken fall, ma ne oa ket evit chom en e sav, hag Abad Bopor ha Dom Alan Brug, arriagon (1) Landreger, a voe ret d'ezo e harpa a-hed an oferenn.

E oa o paouez lemel e wiskou beleg, pa welas er chapel gwreg Remont Grozilh, eus ar Roc'h. Goulenn a reas outi petra a felle d'ezi.

— Klevet em eus, aotrou, emezi, ne oac'h ket yac'h. Ha koulskoude, c'hoant bras am boa da gofesaat.

War-se ez eas en e goazez, hag e kofesaas ar wreg-se.

Peurziskaret e voe gant an taol-se. Mont a reas d'e wele adarre, hep diwiska neudenn dilhad, eur maen dindan e benn, e votou ler en e dreid, evel ar beajer, mall warnañ da welout goulou-deiz evit echui e hent ha degouezout en e vro. D'ar Yaou Bask e reas e gofesion diweza gant Jafrez Loano, person ar Roc'h. A-hed an deiz-se, ne baouezas Sant Erwan da brezeg komzou Doue da gement hini a oa en-dro d'ezañ. Diwar e wele a varo, evel Jezuz-Krist diwar e groaz, e roe e gelennou diweza d'ar bed.

Adalek ma voe klevet e oa klañv, — buan e oa aet ar c'helou, — ar re holl hen enore hag hen kare, hag er penn kenta e barrezianiz, a zegoueze gant mall bras hag a vagadou e maner Kervarzin. Ar Sant, pa

(1) *arriagon* : eun beleg, muioc'h eget eun person.

welas kement-se, a gasas raktal da Louaneg Jabred, unan eus mibien Riwallon, da zifenn da Louanegiz dont d'e welout, ha da lavarout e oa brao, a drugarez Doue.

D'ar gwener, koulskoude, daou eus ar re genta er barrez, Gwinavarc'h Haranen ha Derrien Koadsalio, a zeuas d'e welout. Gwinavarc'h a lavaras d'ezañ :

— N'eo ket gwellaet d'eoc'h, aotrou, evel ma lavare ho mevelien.

— Doue a oar, eme ar c'hlañvour, e par ar maro.

Ha neuze e savas e zaouarn juntet war-du eur grusifi a oa dirazañ.

D'ar sadorn, e kleve lavarout en-dro d'ezañ e oa ret mont da gerc'hat eur medisin.

— Nann, nann, emezañ, biken medisin ebet n'em bo, nemet hon Aotrou Jezuz-Krist.

Ar Salver binniget a oa e holl fiziañs.

En noz-se e voe nouet gant Dom Hamon ar Gorreg, person ar Vinic'hi. Bez'e oa ano kalz a dud a iliz ha tud all : ar barner, Erwan ar C'hognad, Jafrez an Abati, prokulor an Iliz-veur (2), Erwan Rachel ; neuze, Yann Kerangoz, mignon e holl vuhez : mevelien e di hag an tiad tud en devoa kemeret ar beleg kalonek evit e vugale. Gant eun doujañs kalonus hag ar feiz ar greñva, e kemeras e sakramantou diweza. E sellou leun a garantez hag a fiziañs ne zistagent ket diwar ar grusifi a oa bet lakaet dirazañ, e digordiabarz toull ar prenestr. Sikour a rae e-unan ouz al lidou (3) santel, hag ar geriou diweza a lavaras eus pep pedenn.

(2) *iliz-veur :* iliz eun eskob. Gwechall e oa eun eskob e Landreger, evel ma oa unan e Kastell-Paol. Bremañ n'eus mui e Breiz-Izel nemet tri eskopti : Sant-Brieg, Kemper ha Gwened.

(3) *lidou :* seremoniou.

Raktal goude an nouenn e kollas ar gomz. E zaoulagad bepred war ar grusifi, gwech e junte e zaouarn, gwech e rae sin ar groaz war boull e galon. Da strink kenta an deiz e voe gwelet evel o venel kousket : maro e oa.

Ar sul, 19 a viz mae, er bloaz 1303, e oa an deiz-se. Hini eus ar merkou euzus a skriv ar maro, evel e siell, war dremm an dud all, hini ne voe gwelet anezo, na war e vuzellou, nag en e fri nag en e zaoulagad. En e veo e oa drouklivet ha treut e zremm (4). Goude ma voe maro, e teuas da veza evel pa vije o vousc'hoarzin sioul, kaeroc'h ha rusoc'h eget e-keit ma oa beo.

Eur gouel e voe an interamant. Iliz-veur Landreger a c'houlennas an diwiskou santel-se, evel eun dra hag a oa d'ezi. Ar veleien a zougas war o diouskoaz ar c'horf, dilhad paour hag all hep kemer amzer d'hen archedi. Eur bobl divuzul a oa en-dro d'ezo gant gouleier bras koar ha gant piledou, hag a bep kammed e oa ret d'an dougerien paouez a gerzout, evit lezel an dud da bokat karantek da dreid da ha zaouarn an hini maro.

En iliz e voe diwisket e vantel hag e sae d'ezañ evit e liena. Ar bobl a lakaas an dilhad-se a dammou, rak pep hini a felle d'ezañ kaout e releg. E c'houriz gloan hag eur pezig bihan eus e roched a yeas gant an Itron Pistien. Ar roched e-unan a voe klenket gant enor e teñzor an iliz-veur.

E-kreiz korf an iliz e voe lezet an arched dirak daoulagad an holl. Klevout a raed difronk hag hirvoudou ar beorien, ar glaskerien vara hag an dud

(4) *dremm* : fas, bizaj.

nammet, a oa kollet o difenn hag o fourvezer ganto. Re vihan e oa an iliz evit ar bobl a zeue a bep tu hag a greske bep eur. C'hoant o doa holl da bokat d'an arched-se, da steki o dourn outañ, da vihana o gwalinier, o chapeledou, evit dre se o sakra hag o binniga. Rak goude eur vuhez ken leun a oberou santel hag hini Dom Erwan, ne oa den n'en doa ar gredenn start e oa dija er baradoz e-mesk ar sent.

Goude an deiz-se, lezet gant an dud a iliz, an dudjentil, ar vourc'hizien hag ar bobl da rei o enoriou hag o doujou d'ar Sant, e voe douaret ar c'horf binniget e krec'h an askell, e tu an aviel, pe en hanternoz da gorf an iliz, e-lec'h ma enorer c'hoaz hizio e vez.

*Tennet diouz « Buhez Sant Erwan »*
*gant « Eur c'hoz Person tregeriat ».*



## Miz an Anaon

Deliou ar c'hoad a gouez, a gouez,
Gant avel an diskar-amzer,
Gant an avel walarn a c'houez
Bemdez ha bemnoz, a-benn-herr.

An eil a gouez war-lerc'h eben,
Eus ar skourrig hag eus ar skourr,
Oc'h astenn war an douar yen
Eur c'holoenn velen 'vel aour.

Kenavo, moueziou an evned !
Den hiviziken ṇ'ho klevo,
Heol skedus, sklaerder ar stered,
N'ho kwelimp mui ken, kenavo !

Oabl an Aotrou Doue, pa vez
Teñval ha leun a goabrennou,
Ez eus kalz a dristidigez
Ennomp, keṇkoulz hag en neñvou.

Perak ? dre ma 'z eo ar mare
Ma teu raktal en hon eñvor
Soñj ken glac'harus eus ar re
A gousk e beredou Arvor.

Sonit e miz du, kleier Breiz,
Sonit holl, kreñvoc'h, uheloc'h,
Ni, Bretoned, ni, tud a feiz,
N'hon eus ket a spont dirazoc'h.

Rak evel ma savo deliou,
E miz ebrel, gant ar gwez koz
'Savo ivez an eṇeou
A-denn-askell, er baradoz.

Barz an Arvor.



## Janed Flamm

Er pevarzekvet kantved e tirollas war Vreiz eur brezel euzus. Soñjit 'ta ! Tri bloaz warnugent e padas ar brezel-se ! Diwar-benn kurunenn Vreiz e oa savet an tabut. Pa oa marvet an dug koz, daou a oa en em gavet war ar renk da zegemer e herez (1). En abeg da se e voe graet eus ar brezel a savas neuze « Brezel Herez Vreiz ». Yann Monforz ha Charlez Bleiz a felle da bep unan anezo ren war Vreiz. An holl Vretoned en em vodas en-dro da Yann Monforz, a oa eus lignez an duged koz a Vreiz.

Charlez Bleiz, avat, a oa niz da roue Frañs. Hemañ n'en doa ken c'hoant na mennad nemet lakaat e zourn war hor bro. Hen diskouez a reas anat dre eun taol-trubard eus ar gwasa. Kaset en devoa e Breiz, gant eun arme, e vab hena. Hemañ a bedas Yann Monforz da vont da Baris, war zigarez en em glevout. Petra a reas ar roue gall, eur wech degouezet Yann en e Lez, nemet e stlepel e prizon !

Breiz a vije bet kollet panevet an dugez Janed, pried Yann Monforz. Entana a reas kalonou ar Vretoned a oa aet gwall izel, ha kemer hi hec'h-unan renerez ar brezel.

Grounnet e oa bet gant an enebour e kêr Henbont. E-pad eun arsailh eus an taera, Janed a wel diwar lein eun tour n'emañ ket difennet ken kamp an enebourien, o veza m'o doa troet o holl nerz ouz mogeriou kêr. Hag hi kerkent, gant eur strollad tud dibabet, mont war varc'h d'an daoulamm da lakaat

(1) *herez* : heritaj.

an tan war ar c'hamp. Bez' e oa ennañ, ouspenn tinellou evit ar soudarded hag an ofiserien, grignolou bras savet gant plenk, ha leun a bourveziou hag a ijinou-brezel. Bountet gant an avel a-du, an tan a bulluc'has, a lakaas e ludu pep tra. Houmañ a voe eun abadenn avat pa wele an enebourien, e-keit ha ma oant diarbennet a-dal gant ar Vretoned, o c'hamp aet holl e tan en a-dreñv !

Displeget eo bet an taol-kaer-se war levr « Barzaz Breiz » :

« Gwaskedet 'n o zinellou kloz,
Re Vro-C'hall a gane en noz.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Ha pa voe laosket eur c'hlemmvan :
An tan, paotred ! an tan ! an tan !

An tan ! an tan ! tec'homp, paotred !
Janedig Flamm 'deus hen lakaet !

Janedig Flamm eo an taeran (2)
A zo en douar, a gredan.

Lakaet he doa Janedig Flamm
An tan e pevar c'horn ar c'hamp !

Ken na oa ar flammou gwintet,
Hag an noz du sklerijennet,

Koulz hag an tinellou devet,
Koulz hag ar C'hallaoued rostet,

Ha tri mil ane (3) luduet,
Ha nemet kant ne oa chomet... »

(2) *taeran :* lakaet amañ evit « taera ».
(3) *ane :* lakaet amañ evit « anezo ».

Distroet e voe gwall blanedenn Breiz war he zu mat diwar an trec'h gounezet gant Janed, a zo bet lesanvet abaoe « Janed Flamm ». Diwar neuze, ar C'hallaoued ha paotred Charlez Bleiz a voe koll e kement emgann bras a lakajont, er Roc'h, e Maoron, en Alre, hag e voe miret, evit eur pennad c'hoaz, he frankiz d'hor bro garet.



## Salaün Ar Foll

En eur geriadenn dister, tostik da Lesneven, eo e voe ganet, war-dro fin an trizekvet kantved, d'ar mare ma voe gwelet kement a sent, ha ma voe savet kement a ilizou kaer.

E vamm a ouestlas anezañ dioustu d'an Itron Varia, a oa he skeudenn el lec'h ar muia a-wel en tiig paour, e-keñver kroaz hor Salver.

Salaun n'oa ket eur bugel evel ar re all. E zaoulagad, glas evel an oabl, ne choment morse da bara war netra, evel pa vije bet atao oc'h ober eun huñvre gaer bennak, hag ar vamm, rannet he c'halon o welout ne zeue ket a skiant d'ezañ, a ouele dourek en eur startaat war hec'h askre ar paour kaez « inosant bihan », hag a c'houlenne skoazell evitañ digant Rouanez ar Neñvou.

E zaoulagad ne choment da sellout nemet ouz eun dra, war an douar, ouz skeudenn ar Werc'hez a oa en ti, e-kichen ar groaz. E spered a seblante beza bepred o soñjal en eur vro all bennak, kaer-meurbet, ha ne anaveze, nag e vamm, nag ar re all. Ne rae

van ouz netra en-dro d'ezañ, mes p'en em gave dirak skeudenn an Itron Varia, e teue dioustu da veza laouen evel eur c'hrouadurig en e gavell, o vous-c'hoarzin d'e vamm, pa zihun.

Ar c'hrouadur a greske, hag ar skiant ne zeue ket d'ezañ, evel d'ar vugale all, hag e zaoulagad a gendalc'he da sevel war-du bolz an Neñvou, evel pa vije atao oc'h ober ar memes huñvre gaer.

Start en he feiz, evel ma 'z eo dreist-holl ar mammou e Breiz, ar vamm ne golle ket fiziañs. Pell e chome daoulinet e-harz an Aoter, ha dirak skeudenn ar Vamm vinniget. Ha dre ma pede, e kreske he feiz, hag e lavare enni hec'h-unan e vez pedenn virvidik eur vamm selaouet atao gant an Itron Varia.

Ar c'hrouadur, koulskoude, ne lavare ger, ha ne seblante teurel evez ouz nikun eus traou an douar. Atao e veze gant e huñvre gaer : ne zeue ennañ e-unan nemet a bennadou bihan, evit ober eur mous-c'hoarz laouen da skeudenn ar Werc'hez, lakaet ei lec'h ar muia a-wel, en o ziig paour.

— Kaoze 'ta, mabig, lavar ganin-me ano an Itron Varia.

Bep tro ma kleve ar ger-se, Salaun a dride gant al levenez, hag e zremm a zeue da laouenaat. Eun deiz, e lavaras war-lerc'h e vamm :

— O Maria ! Ave Maria !

Mes setu maro ar vamm. Ar c'hrouadur kaez n'eo ket gouest da c'hounit e vuhez, ha ret eo d'ezañ, evit mirout da vervel gant an naon, mont da glask e dammig bara. Mes n'en deus ket ezomm da gaout enkrez. E Breiz, e vez atao truez ouz ar paour, ha forz da belec'h ez a da c'houlenn repu pe lojeiz en ano Doue, e kav dor digor ha degemer mat.

Mont a ra, ar c'haez inosant, dre an hentou doun, hag hed-hed ar c'hleuziou uhel, goloet a lann pe a wez dero bras. Mont a ra, dre ar gwenodennou striz, a-dreuz ar maeziou, ar gwaremmou hag ar c'hoadou. Mes ne daol ket evez ouz ar pez a wel gant e zaoulagad : e soñj a vez atao er Werc'hez Vari.

— O Maria ! Ave Maria !

Dilhad truilhek en-dro d'ezañ, diskabell peurliesa, hag eur penn-baz en e zourn, ez a beure-mat, eus an eil ti d'egile, eus eur geriadenn d'eben, en eur saludi kement hini en em gav gantañ gant ar gomz a blij kement d'ezañ. P'en deveze naon, e lavare ouspenn :

— Salaun a zebrfe bara !

Re lent e oa, ar c'haez, evit goulenn. Ne rae nemet diskouez d'an dud vat en doa ezomm eun draig bennak.

— O Maria ! Ave Maria !

Charlez Bleiz ha Yann Monforz a oa brezel etrezo d'ar mare evit gwelout da biou e vije douar Breiz. Eun deiz, ar paour kaez Salaun en em gavas gant eur vandenn soudarded, hag ar re-mañ a lammas dioustu da gregi ennañ, hag a c'houlennas digantañ :

— A-du gant piou emaout, gant Bleiz pe gant Monforz ?

An inosant, evel p'en dije gwelet neuze dirazañ ar Rouanez, skedusoc'h eget biskoaz, a respontas o vousc'hoarzin :

— N'emaoun, nag e tu Bleiz nag e tu Monforz. Me a zo e tu ar Werc'hez Vari.

E-kreiz eur c'hoad bras e-kichenik eur feunteun, hag e-keñver eur wezen uhel, en doa savet eun tamm lochenn. El lochenn-se, n'en doa evit gwele

nemet eun nebeut skourrou, astennet war an douar, ha lakaet warno eur gwiskad deliou sec'h. Mes a-walc'h e oa evit Salaun, rak e gousk ne veze ket hir. Er-maez eo en em blije, e zaoulagad atao savet war-du bolz an Neñvou. Tridal a rae e galon o sellout ouz ar stered o lugerni. Pa veze deut holl draou an douar da veza sioul, e seblante kaout muioc'h c'hoaz a levenez o lavarout, hep skuiza morse, e bedenn virvidik.

Maro eo, ar paour kaez inosant, hag e ene, goude beza huanadet kement war-du ar Baradoz, en deus, a-barz ar fin, torret e liammou, hag a zo nijet, evel eun alc'houeder, da welout a-dost ar Werc'hez vinniget.

An dud diwar-dro a gavas anezañ, eur beurevez, astennet e-kichen eur dervenn dero. E zremm a oa laouen evel hini eun Ael.

Eun toull a voe graet e-kichen ar wezenn, el lec'h m'en doa ar c'haez inosant kanet ken alies meuleudiou ar Werc'hez Vari, hag e gorf a voe diskennet ennañ.

Salaun a vije bet ankounac'haet buan gant an dud. Mes an Itron Varia a felle d'ezi rei enor, d'he zro, d'he servijer kalonek.

Moueziou dudius, hag a dlee dont eus ar baradoz, sur a-walc'h, a voe klevet e-touez skourrou ar wezenn dero, hag e-touez ar gwez all tro-war-dro, o lavarout :

— O Maria ! Ave Maria !

Eus daoulagad an dud e redas neuze an daelou, hag eus o c'halonou e savas eur bedenn a anaoudegez vat war-du an Neñvou. Meuleudi da Zoue ! Meuleudi d'an Itron Varia !

An douar a voe toullet, en-dro d'al lilienn vurzudus, gant ar muia a voe gellet a evez, ha raktal e savas diouz ar bez eur c'houez vat dudius, evit diskouez n'en doa ket ar maro, en dro-mañ, graet e labour evel kustun. Toullet e voe dounoc'h c'hoaz. O burzud ! Al lilienn a zeue eus muzellou Salaun (muzellou o doa lavaret mil gwech ano binniget ar Werc'hez), hag en e galon, eur galon n'he doa karet netra, a-hed e vuhez, nemet an Itron Varia, eo ez oa diwanet.

Ar c'hoad bras a voe trouc'het, eun nebeut bloaveziou goude-se, hag eun iliz eus ar re gaera a voe savet war bez Salaun. Tud fidel Breiz en em lakaas dioustu da zont di da bardona, hag abaoe e kendalc'hont da bedi, niverus-meurbet, e-kichen feunteun ar paour kaez, ha da c'houlenn digant ar Werc'hez sikour ha skoazell. Piou a lavaro gant pegement a anaoudegez vat hag a garantez e savont o daoulagad hag o c'halon, en hec'h iliz kizellet ken kaer, war-du :

Patronez dous ar Folgoad,
O mamm hag o Itron ?

*Hervez*
« KANNADIG SANT-SEGAL ».



## D'am Ael Mat

Ael mat, kannad Doue,
Em c'hichenig noz-de (1),
Degemer va fedenn,
Nij d'an neñv d'he dougen.

Teñvalijenn an noz,
A rent pep lagad kloz,
Dre huñvre pep unan
E tilez droug ha poan.

Ael glan, mignon karet,
Ro d'in peoc'h ha sioulded,
Hag e-pad ma hunin,
Na bella ket diouzin.

Da eskell 'vit herberc'h,
Me a gousko dinec'h
Ouz bilim hag ardou
An holl drouksperedou.

Warc'hoaz, da c'houlou-de (2),
Kenta soñj va ene
'Roan d'it da gemer,
Da zougen d'am C'hrouer.

*Hervez* MELIAF.

(1) *noz-de :* lakaet amañ evit « noz-deiz ».
(2) *goulou-de :* lakaet amañ evit « goulou-deiz ».

## Distro an Dug Yann Pevar

« Unvaniez a ra Nerz ». Ar Vretoned, ken alies ha m'o deus en em unanet da vad, a zo bet trec'h d'o enebourien. Gwella trec'h Breiz a c'hoarvezas diwar unvaniez ar Vretoned a voe eun nebeut goude « Brezel Herez Vreiz ».

D'ar mare-se, tabut a savas etre ar Vretoned hag an dug Yann Pevar, ken e rankas hemañ tec'hout da Vro-Saoz.

Ar roue gall, Charlez Pemp, a oa e spi a gement-se. Gervel a reas kerkent e Lez-Varn da varn etre an dug hag e sujidi. Hervez kustum an amzer-se, ar gwir en doa da ober evel-se. Hogen ma vije kavet gant ar varnerien ne dleje mui Yann Pevar chom dug, ret e vije rei ar gurunenn d'e vab hena.

An holl Vretoned a oa e sell e vije bet heuliet gant Charlez Pemp reolenn al lezenn, a oa ivez reolenn an onestiz. Pebez sebezenn ne voe ket evito, ha pebez rann-galon, pa voe klevet ar Gall disleal oc'h embann, dre vouez ar varnerien, e oa graet gant frankiz Breiz, hag e felle d'ezañ e-unan beza rener hor bro !

Neuze e voe gwelet unan eus brava skoueriou hon Istor : didallet d'ezo o daoulagad, Breiziz a santas priz an unvaniez. Ouspenn en em unani striz kenetrezo, e tiskouezjont ar brasa keuz d'ar pez o doa graet o kas kuit Yann Pevar, hag en eur vouez e c'halvjont anezañ en-dro, da gerzout en o fenn a-enep d'an estren.

Pa zouaras an dug, o tont en-dro eus Bro-Saoz, en

eul lec'h m'emañ bremañ porz Dinarz, e oa ouz e c'hortoz eun engroez diniver a dud a bep renk hag a bep stad, deredet eus pevar c'horn ar vro, ha ne baouezent ket a youc'hal :

— Bevet an dug ! Bevet Breiz !

Kaerat skouer a garantez-vro a voe roet neuze gant Janed Penteur, a oa pried Charlez Bleiz, an hini en doa stourmet ken pell ouz Yann ! Derc'hel a reas war he c'hasoni goz ouz an dug, hag e reas, hi ivez, peoc'h hag unvaniez evit difenn ar vro ouz ar skraperez.

Ar roue gall, kaer en devoe, a rankas plega ha lezel gant Breiz he frankiz. Saveteet e oa bet hor mammvro gant karantez, nerz-kalon hag unvaniez he bugale.

Distro an dug Yann da Vreiz hag an degemer anezañ gant ar Vretoned a gaver taolennet e « Barzaz Breiz » :

Erru eul lestr e pleg ar mor,
E oueliou gwenn gantañ digor.

Degoueet (1) an Aotrou Yann en-dro,
Degoueet eo da ziwall ar vro.
.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..
Ken na gan laouen ar c'hleier,
Kant leo tro-war-dro e pep kêr.

Deut eo an heol, deut eo an hañv !
Deut eo en-dro an Aotrou Yann !



(1) *degoueet* : lakaet amañ evit « degouezet ».

## Herve Porzmoger

Me a gred, lennerien, ez eus nebeut diouzoc'h hag a anavez ano ar martolod kalonek-mañ. Koulskoude, diskouezet en deus hemañ a betra e oa gouest ar Vretoned. N'en deus ket redet ar moriou eus an eil penn d'egile d'ar bed, n'en deus ket kemeret e-leiz a listri d'an enebourien, mes, dre an taol kaer a reas, en deus dellezet e vije miret hag enoret e ano da viken e-touez martoloded Vreiz.

Er bloavez 1513, an Dugez Anna a rene e Breiz. Brezel a oa etrezomp hag ar Saozon.

D'an dekvet a viz eost eus ar bloavez-se, skouadrenn ar Saozon a gave dirak Sant Malo skouadrenn ar Vretoned.

Ar Saozon a oa ar re greñva, a bell. Mes ar Vretoned ne soñjjont ket souza evit se. O nerz-kalon a zigollje ar pez a vanke d'ezo eus an tu all. En desped da droiadennou ar Saozon, e chomjont dalc'hmat en tu gant an avel. Ha se a dalveze kalz, evel ma soñjit ervat, dreist-holl d'ar mare-se, pe n'ae ket al listri war-raok nemet dre lien ha roeñvou.

Derc'hel a rejont, eta, tu an avel, hag en eun taol krenn e teujont war ar Saozon, hag e tismantrjont pe e kasjont d'ar goueled eun hanter eus o listri.

Hogen ar stourmad a oa start, ha gwelet e voe neuze taoliou kaer-meurbet. E-kreiz eun dourni euzus, e-kreiz an tennou, ar youc'hadennou, an tan hag ar moged, e veze gwelet gwech an amzer listri o tarza, o sailha en eun taol peziou tan a bep tu, pe, hanter zigor, o teuzi e goueled ar mor.

E tu ar Vretoned e veze taolet pled dreist d'ar re all, abalamour d'e daoliou kaer, d'eul lestr brao, ar c'hoadaj tro-war-dro d'ezañ kizellet kaer-meurbet. An dugez Anna he devoa lakaet ober anezañ e Montroulez, ha kalz a arc'hant en devoa koustet. Porzmoger, eun den a vor brudet a-benn ar c'houlz-se, he devoa lakaet da gabiten warnañ. Etre daouarn mat e oa.

Ne oa ket pell e oa krog an emgann, ha kaset en devoa tri pe bevar lestr enebour d'ar goueled, pa zeuas daouzek lestr saoz en-dro d'ezañ da glask dont a-benn anezañ. Mes hemañ en em zifennas hep koll kalon. War an daouzek, e lakaas hep dale eun toullad en eur stad ma n'hellent ket noazout. Ober a reas da zaou pe dri all kemer an tec'h, ken gloazet evel ma oant. Eul lestr bras, ar gwasa eus e enebourien, a oa o paouez beza diwerniet gantañ. Edo Porzmoger o vont d'en em zizober diouto holl pa voe taolet eus gwern eul lestr enebour eur bern tan war e lestr.

An tan a grogas raktal hag en em ledas e berr amzer. Ne dalveze ket soñjal a enebi outañ : ar vartoloded hag ar soudarded divac'hagn en em saveteas eta e-barz ar bagou.

Ar c'habiten Porzmoger a lezas an holl da guitaat, peogwir e wele e oa kollet pep tra. Mes kaer e voe pedi hag aspedi anezañ, kaer e voe lavarout d'ezañ e c'helle c'hoaz savetei e vuhez goude ma voe diskennet an holl er bagou, ne voe ket gallet ober d'ezañ kuitaat pont al lestr.

En eur zegemer e lestr a-dre daouarn an dugez vat, en devoa staget e vuhez outañ ha n'oule ket (1) e zilezel.

(1) *n'oule ket :* ne felle ket d'ezañ.

Mes ne varvo ket e-unan ! Saozon a ziskenno c'hoaz da strad ar mor a-gevret gantañ !

En eun taol e voe gwelet o vont etrezek ar « Regent », eul lestr a vil tonnell, ma oa warnañ amiral bras Bro-Saoz. Al lestr-mañ a c'hoantaas pellaat, mes kaer en devoa, ne c'hellas ket en em denn. Heñvel ouz eun tantad euzus ha divent, lestr Porzmoger a gouezas warnañ, en em stagas outañ, a bakas anezañ gant e sae entanet.

Poultrerez ar « Regent » a darz, ha ganti al lestr, amiral bras hag all, hag al lestr breizat a darz ivez d'he zro gant Porzmoger, e gabiten dispar, hag a deuz a damm da damm en islonkou ar mor.

Ra vevo da viken ano Porzmoger e-touez an holl Vretoned.

*Hervez* LAOUIK.



## Kastell Sant Malo

Breiz he deus bet kalz da c'houzañv e brezel ar Re-Unanet, a badas nao vloaz, eus 1589 da 1598. Gwastet e voe en eun doare euzus gant armeou, enno dreist-holl soudarded estren, Frañsizien, Saozon ha Spagnoled, hag, en tu-hont da se, gant laeron vrudet evel Fontanella.

E Kerne hepken e lazas hemañ ouspenn 30.000 a dud, war a lavarer. Er vro, aet da ouelec'h (1), e weled o redek bandennou bleizi ha, pa na chome

(1) *gouelec'h :* eul lec'h gouez, ma n'eus ket a dud.

den da labourat douar, an naonegez (2) a zirollas, ha da heul, ar vosenn.

Er c'hestell hag er c'hêriou mogeriet en em zalc'he ar pennou-brezel, da blava ac'hane war ar vro ha d'he rivina.

E kastell Sant Malo, evel er c'hestell all, e oa eur gwarnizon soudarded. Renet e oa gant eur gouarnour a-du gant roue Bro-C'hall, e ano ar c'hont a Feunteuniou, ha brudet dre e grizder.

Sant-Maloiz, tud a nerz hag a benn, boazet (3) ma oant da verdei (4) da bell vro, a reas o menoz da gemer ar c'hastell, da argas ar gouarnour hag e soudarded, ha da adkavout o frankiz.

Ober a rejont e kuz eur skeul gorden, evel ar re a weler war al listri (5) bras dre lien, nemet kalz hiroc'h e oa, — en tu-hont da gant troatad, — hag outi rodou prenn paket a vezer teo da vouga an trouz pa vijed ouz he diruilha a-hed ar voger vaen.

An unnek a veurz 1590, e-kreiz noz, en em vodjont e ti unan anezo, pemp hag hanterkant hepken, da vont d'eur c'hastell-kreñv leun a soudarded hag armet a ganoliou.

*

* *

Tremen dreist mogeriou kêr a rankjont ober, rak prennet e oa an doriou. An traez, dirak ar c'hastell, a oa sklerijennet-holl gant al loar. Dont a rejont a-benn d'en em sila didrouz, dre skeud eun nebeut listri a oa war ar sec'h, betek e-harz an tour brasa,

(2) *naonegez* : naon vras en eur vro, pa n'eus ket boued a-walc'h da vaga an dud.
(3) *boazet* : kustum.
(4) *merdei* : mont war vor.
(5) *listri* : batimantou, bagou bras.

ar « Jeneralez », kant pemp troatad uhelder, ha prenestr ebet warnañ, nemet er pennn anezañ tarzellou (6) ar peziou-kanol.

Unan eus ar ganolierien, bet paeet ganto en a-raok, a stagas ouz beg e ganol ar skeul gorden, ha setu-i o krapa.

Edont a-zevri ganti pa voe santet a-greiz-holl eur stroñsadenn iskis. Ar pez-kanol eo a goueze war e c'henou gant pouez ar graperien. Ken ampart e oa an holl vartoloded-se, ha ken boas (7) ouz stroñsadennou ar mor, ken na ziskrogas hini anezo, ha ne zeuas ganto zoken ger na kriadenn ebet. A drugarez Doue, ar gorden ne ziflipas ket diwar veg ar c'hanol, hag e c'helljont holl en em gavout en nec'h.

D'an daouzek taol a hanternoz e tlee eur strollad bras a warded ober tro an tour. Sant-Maloiz a ouie se. Da virout outo da zont re abred, o doa kaset eun den a fiziañs e tour an Iliz-veur da vounta war viz an horolaj evit dilerc'hia ar c'hloc'h da seni an daouzek taol. Gant se, o devoe amzer da ziskenn e traoñ an tour, betek ar saliou ma oa enno ar warded o kousket, e gortoz beza galvet ha strollet d'ober o zro. Taget evel-se e-kreiz o c'housk, ar warded a voe aes o zrec'hi. Lazet e voent holl pe brizoniet, gant al letanant a oa en o fenn.

*

* *

Nemet, gant an trouz, e tegouezas d'o sikour soudarded all eus ar gwarnizon. Degemeret gant Sant-Maloiz a daoliou bouc'hal ha kleze, eun darn anezo

(6) *tarzell :* prenestr striz e moger eun tour.
(7) *boas :* kustum.

a dec'has d'en em serri en tour-meur, al lec'h krenva-holl eus ar c'hastell, ma tlee e zifennourien en em repui ennañ ma vije berr warno.

Eun darn all, dindan renadur eul letanant, o kredi o doa d'ober ouz eun niver bras a enebourien, en em roas hep emgann.

Ar re a oa tec'het en tour-meur ne c'helled ket o diloja ac'hane, gant kreñv e oa al lec'h ha gant start ivez en em zifennent, o leuskel tennou fuzuilh gant neb a dostae. Neuze e teuas soñj da Sant-Maloiz eus kambr ar poultr a oa leun a varrikennou poultr evit ar c'hanoliou. Bez' en em gave end-eeun er rann eus ar c'hastell a oa etre o daouarn. Ruilha a rejont barrikennou poultr ouz toull-dor an tour-meur, o kinnig kregi an tan warno, ha lakaat an tour da darza ma n'en em rente ket an holl raktal.

Ar soudarded, spouronet, en em rentas. Ret eo lavarout ivez e oa bet tizet ar gouarnour, ar c'hont a Feunteuniou, dre eur prenestr, gant eun tenn en e benn, ha lazet war an taol.

*

* *

Diwar an taol-kaer dispar-se gant he martoloded, e voe kêr Sant-Malo en he frankiz e-pad meur a vloavez, oc'h ober evel eur republig a urz vat, a binvidigez hag a beoc'h e-kreiz an dispac'h euzus, an dienez hag ar brezel kriz a rene tro-dro da Vreiz.

Gwaz a se, ne voe ket heuliet skouer Sant Malo gant kêriou all, ha dreist-holl gant ar porziou-mor. Ar re-mañ o dije gallet, evel-se, mirout ouz ar rivin kenwerz Breiz, hag e vije bet prientet (8) ganto eun diazez a frankiz evit an amzer-da-zont.

(8) *prientet* : aozet, danzeet, preparet.

# Porkon a Varbinez

Per Porkon a Varbinez a voe ganet an 31 a viz here er bloaz 1637 e Sant-Malo, eur gêr hag a zo savet diouti ken lies a vartoloded kalonek. E gerent a rae kenwerz bras war vor evel hogos an holl diegeziou mat eus ar gêr-se d'ar c'houlz ma komzan d'eoc'h.

Mes ne oa ket brao redek ar moriou gant kenwerz hep beza gouest d'en em zifenn. Laeron-vor a oa e-leiz anezo. Ret e veze eta d'an dud a genwerz sevel ha kas listri armet-mat da zifenn o listri all er moriou pell.

Porkon a Varbinez a zeskas abred ar vicher a vartolod war listri brezel armet gant e gerent evit se. E nerz kalon, hag an anaoudegez a zeuas da gaout abred eus an traou a vor a reas ma voe roet d'ezañ, yaouank c'hoaz, listri da ren, hag ober a reas komz anezañ e meur a emgann.

War-dro ar bloaz 1665, — Porkon en devoa en-dro da eiz vloaz warn-ugent d'ar mare-se, — kenwerz Sant-Malo a veze graet kalz a zroug d'ezañ gant laeron-vor eus kostez bro Algeria, a oa etre daouarn Mahomediz (1) na raent nemet redek mor ar C'hreisteiz, o laerez kenwerz an holl vroiou, hag o laza ar re a goueze etre o daouarn ma ne blegent ket da nac'h o feiz ha d'en em lakaat dindan lezenn Mahomed, o fals profed.

O welout ar c'holl a veze graet d'ezo a-hed ar

(1) *Mahomediz :* ar re a heuilh lezenn pe relijion Mahomed.

bloaz, kenwerzourien Sant Malo a gempennas eur fourgadenn (2) a c'houec'h ha tregont pez-kanol, hag a bedas Porkon a Varbinez, a oa aet ar vrud anezañ a-bell a-benn neuze, da vont ganti da zifenn o c'henwerz e mor ar C'hreisteiz.

An traou a yeas ervat da genta. Savetei a reas kenwerz ar vro. Distrujet en devoa lies a listri d'an Algeriz, ha deut e oant da gaout aon bras razañ. Mes eun devez bennak, dre walleur, en em gavas e-unan gant e fourgadenn dirak tri pe bevar eus o listri kreñvoc'h pep hini anezo eget e hini. En em zifenn a reas koulskoude hep koll kalon. Erfin, al lodenn vrasa eus e dud a oa lazet hag heñ ivez a gouezas, gloazet-mat, etre daouarn e enebourien.

Ar re-mañ, o welout pegeit ha gant pebez nerz en devoa en em zifennet, a soñjas e oa eun den a renk uhel ha ne voent ket re c'haro outañ, mes mirout a rejont anezañ er prizon e-barz ar gêr a Alger.

E-pad ma oa eno, roue Bro-C'hall, Loeiz pevarzek, a soñjas e oa poent d'ezañ ober da Algeria paea an holl zroug a rae d'ar c'henwerz. Kas a reas eta eur skouadenn vras da zistruja o c'hêr hag o forz-mor. Ma ne zeuas ket he zaol gant houmañ da vad penn-da-benn, da vihana e reas kalz a zroug d'ar Vahomediz, hag, hep dale pell, an « Dei » (evel-se ez anved rener kêr Alger), a welas ervat e oa ret d'ezañ goulenn ar peoc'h.

Mes eun den en devoa ezomm da vont eus e berz da gaout roue Bro-C'hall. Evel e gabitened e ouie an Dei pebez den a galon e oa Porkon a Varbinez,

(2) *fourgadenn* : an ano-se a veze roet d'eul lestr-brezel dre lien, d'ezañ teir gwern. Graet e oa ar fourgadennou da redek mor. Dre se e oant skañv-meurbet.

ha kredi a rae evelto en devoa eur renk uhel en e vro. Soñjal a reas, eta, ne c'hellje ket kaout gwelloc'h kannad egetañ dre ma raje eus e wella evit ober degemer mat e c'houlennou gant c'hoant da gaout e frankiz.

Degemenn (3) a reas anezañ eta da Loeiz pevarzek, hag a-raok e reas d'ezañ toui e tistroje d'en em lakaat adarre etre e zaouarn ma ne zeuje ket e daol da vad gantañ.

Ne fazie ket ar prins mahometat o soñjal e tistroje ar Breizad kalonek. Mes fazia a rae o soñjal e teuje evit kaout e frankiz da alia Loeiz pevarzek en eun doare fall bennak.

Distaolet e voe gant roue Bro-C'hall goulennou an Dei, ha Porkon en em lakaas adarre prest da zistrei da Alger.

Gouzout mat a rae eo ar maro a oa ouz e c'hortoz e penn e veaj. Tremen a reas eta dre e gêrig karet Sant-Malo.

Gant pebez levenez e voe degemeret eno !... Troet hep dale e tristidigez, pa voe gouezet penaos e oa kont. E gerent hag e vignoned a bedas hag a ouelas, a glaskas lies giz d'hen tenna eus ar pleg fall m'en em gave ennañ. Mes o holl zaelou ne rejont ket d'ezañ mankout d'e c'her. Lakaat a reas urz e-touez e holl vadou, ha mont adarre en-dro da Alger.

Pe zegouezas, an Dei ne gomprenas ket pegen kaer e oa ar pez en devoa graet ar c'habiten breizat. Mont a reas er gounnar ar vrasa o welout ne zegase ket ar peoc'h d'ezañ, hag ober a reas dibenna anezañ war an eur. Mervel a reas Porkon a Varbinez e-kreiz e nerz hag e vrud, leun a feiz hag a nerz-kalon.

*Hervez* LAOUIK.

(3) *degemenn* : kas.

## Pontkalleg

Er bloaz 1715 e varvas e Bro-C'hall ar roue anvet Loeiz pevarzek. E niz Fulub a Orleans a voe anvet da rener Frañs evit ar roue yaouank, na oa nemet pemp bloaz.

Gouarnour Breiz, d'ar c'houlz-se, a zouge an ano a c'houarnour hag a zegemere arc'hant bras, hep emellout ouz netra. D'ober en e lec'h e oa eun den rok, garo ha disleal pez a c'helle beza, anvet Montesquiou.

Montesquiou en em gleve eus ar gwella gant eul laer bras anvet Montaran. Hemañ, prenet gantañ ar garg a deñzorier, e skeud sevel an tailhou, a breize hag a rivine ar vro eus ar gwasa.

E Breujou Breiz (1), a voe dalc'het e Dinan e 1717, e voe klasket ober da Vontaran renta e gontou, ha diskleriet pegen fall e oa stad an teñzor, pa na gaved nemet pemp milion da stanka eun toull a nao milion. Feulzet-holl (2), dre ma oa-heñ a zalc'he ar sac'h d'al laer Montaran, Montesquiou a dorras Breujou Breiz, eun taol hennez ha na oa ket bet graet biskoaz !

Ret e voe evelkent advoda ar Breujou da sevel roll an tailhou. Neuze Montesquiou a c'hourc'hemen-

(1) *Breujou Breiz* : An ano-se a veze graet gwechall, pa oa Breiz eur vro distag diouz Bro-C'hall hag en he frankiz, eus eur strollad kannaded, pe eun doare Kambr an Deputeed, a rae al lezennou en hor bro. Ret e oa ivez kaout asant ar Breujou evit sevel an tailhou (pe gontribusionou). Ar Breujou a veze dalc'het en eur gêr pe gêr eus Breiz, peurliesa e Roazon.

(2) *feulzet* : imoret, kounnaret.

nas ma vije degemeret gwiriou nevez, a oa koll evit an teñzor, — pevar c'hant ugent mil (420.000) lur a goll dre vloaz, — nemet e c'hounezje, dre an taol divalo-se, al laer Montaran hag heñ eur yalc'had a zaou c'hant ugent pemp mil (225.000) lur.

Breiziz a stourmas adarre. Montesquiou en em harpas war eur mignon d'ezañ, anvet d'Argenson, bet mestr ar polis, hag a oa bet savet nevez 'zo da « virour siell ar roue » e Paris. D'Argenson a harzas ouz klemmou ar Vretoned da veza selaouet gant ar gouarnamant. A zo gwasoc'h, a reas eur bern lizerou siellet gant siell ar roue evit e vignon Montesquiou, d'ezañ da c'hallout ganto prizonia pe harlua da bell vro, hep na barn na termen, kement Breizad en em gavje ouz e hent. Eun niver a dudjentil a Vreiz a voe skoet gant al lizerou-se.

*

* *

Evit en em zifenn ha derc'hel en o sav, mar gall-jent, frankizou ar vro, a oa o vont da veza diskaret naet, eun nebeut tudjentil, en o zouez ar markiz a Bontkalleg, a savas etrezo eun unvaniez anvet « Unvaniez da zifenn Gwiriou Breiz ». Divizet e oa bet striz na rajent netra a-enep an dug a Orleans, rener ar rouantelez. Ne heuilhjont tamm ebet war ar poent-se tud a Vro-C'hall, a glaske, d'ar mare, en em glevout gant kannad Spagn, e sell da ziskar an dug a Orleans.

Ar goueriaded, diouz o zu, pa n'oant ken evit hen ober, a nac'he paea an tailhou, a oa kalz re d'ezo. Stourmet e voe ouz an tailhou, dreist-holl en-dro da Laniskad e Kerne-Uhel ha da Wenrann e Bro-Naoned.

Eun darn eus an dudjentil o doa sinet an Unvaniez a felle d'ezo en em glevout gant ar goueriaded d'o difenn. Unan anezo, anvet Rohan a Bouldu, a reas diouz ar menoz-se, o tifenn laboureien Wenrann, hag oc'h ober rei en-dro d'ezo pennou-chatal a oa bet lamet diganto gant paotred an tailhou.

*

* *

Gwaz a se, e-touez tudjentil an Unvaniez, ec'h en em gavas unan, a gasas eus e benn e-unan, hep kaout ali nag aotre ar re all, eur c'hannad da roue Spagn da c'houlenn sikour digantañ. Kement-se eo a gollas an dudjentil. N'o devoe digant Spagn nemet eun nebeut arc'hant, ha diskred a savas outo diwar an taol-se. Dilezet e voent gant o c'henvroiz o-unan.

E-keit-se, d'Argenson, a oa bepred ministr bras, droug ennañ pa na oa ket evit kastiza an dud a Vro-C'hall o doa klasket diskar an dug, dre ma oant tud re uhel, a dalvezas torfed ar re-mañ d'ar paour kaez Bretoned, na c'houlennent, koulskoude, nemet ar gwir hag al lealded d'ezo o-unan ha d'o bro.

Kaset e voe en o enep soudarded e-leiz, ha dreistholl spierien, ha paeet ouspenn tud d'o gwerza. Eun nebeut, koulskoude, a c'hellas tec'hout. Pevar eus ar re a voe kemeret, en o fenn ar markiz a Bontkalleg, a voe dibennet e Naoned, d'ar c'houec'h-war-nugent a veurz 1720. El levr brudet « Barzaz Breiz » ez eus eur werz kaer savet da Bontkalleg.

*

* *

Frouez a savas buan evit Breiz diwar gwad he merzerien. Montesquiou a voe diskaret, kenkoulz

hag e vignon d'Argenson, paotr al lizerou-siell. Al laer Montaran, aet er-maez a garg, a voe lakaet en e lec'h eun den eus an onesta diwar dourn ar Breujou.

Ar re-mañ a zeuas a-benn, eur pennad goude, er bloaz seitek kant pevar-ha-tregont (1734), da groui eur Bureo a Verouriez, a oa en e garg emellout ouz an diazeza roll an tailhou.

Breiz a adkavas, e gwirionez, evit eur pennad, he Frankiz !

Er bloavez 1734 end-eeun, an Tad Gregor a Rostren a ginnige d'ar Breujou e levriou kaer, « Geriadur » ha « Yezadur » brezonek, a zigoras an hent da studia hor yez kaer.



## Aogust Brizeug

E-mesk ar re holl o deus graet anavezout ha karout Breiz, unan a zo dispar : Brizeug an hini eo.

Anavezet eo Brizeug gant kement hini en deus studiet eun tammig. Ar Vretoned all, siouaz, evel bepred, ne ouzont ket piou eo na petra en deus graet. Ha koulskoude, n'eus ket eur bugel na dlefe anavezout ano eur skrivagner ganet en hor bro, hag en deus kement karet Breiz hag ar brezoneg.

Ganet e voe Brizeug e kêr An Oriant er bloaz 1803, d'an daouzek a viz gwengolo. Eus Iwerzon e oa genidik e lignez. Deut e oant da Vreiz e-pad an dispac'h a oa savet en Iwerzon er bloaz 1688.

Tad-koz Brizeug a oa noter, hag e dad a oa bet

surjian (1) war listri (2) ar gouarnamant e-pad an Dispac'h bras. Yaouank-flamm e oa pa gollas e dad. E vamm e zesavas (3) gwella ma c'hellas. Mat e oa bet desavet ganti emichañs, rak karet bras e voe atao gant he mab. Hen gwelout a reer en e levriou. Alies e komz ens e vamm, alies e tizolo ar garantez tener en doa outi. D'ar c'houlz-se, an Aotrou Lemir, person An Arc'hanaou, a rae skol d'eun nebeut krennarded. Davetañ e voe kaset Brizeug d'an oad a eiz vloaz.

Eun den desket bras e oa an Aotrou Lemir. Fellet e oa d'ezañ, daoust d'an Dispac'h bras ha daoust d'ar brezel euzus graet d'ar veleien en amzer-se, mont da veleg. Beleget e oa bet, ha bevet en doa evel ar veleien en amzer-se, a guz kaer, bepred dindan aon beza tapet ha dibennet.

Pa voe deut ar peoc'h en-dro e oa bet lakaet an Aotrou Lemir da bennrener en eur skol savet e Kemperle. Ne oa ket chomet pell eno, anvet ma oa bet da berson en Arc'hanaou.

Eun den largentezus ha karadek e oa an Aotrou Lemir. Rei a rae an aluzen hep sellout, ha ma veze lavaret eun dra bennak d'ezañ diwar-benn kement-se, e responte dalc'hmat :

— N'em eus anavezet den ebet hag a zo aet da baour-raz o rei an aluzen !

Setu an den en devoe ar garg da sevel Brizeug. Diaes e vije bet d'ezañ kaout gwelloc'h mestr.

Plijus e oa beza er skol gant person An Arc'hanaou ! Pedet e veze, studiet e veze ivez, nemet

(1) *surjian :* ar medisin a drouc'h er c'horf pe a aoz an izili.
(2) *listri :* eul « *lestr* » eo eur vag vras, pe vatimant.
(3) *desevel :* sevel, diorren eur bugel.

peurliesa ar skolidi a zeske o c'henteliou war ar geot, dindan ar gwez avalou hag ar gwez kerez e bleuñv. Kaerat lec'h evit lakaat karantez ar vro da ziwana e kalon eur c'hrouadur !

Brizeug a veze er c'hatekiz gant ar vugale all. Katekiz brezonek, evel e pep parrez a zoare ! Ar baotred a yae diouz eun tu eus an iliz, ar merc'hed diouz an tu all. War-lerc'h ar c'hatekiz e veze c'hoariet, ha Brizeug a c'hoarie evel e genseurted all. Evel-se e teskas Brizeug ar brezoneg, rak, siouaz, en amzer-se ar vourc'hizien a veze ken diboell ha bremañ, ha ne zeskent ket ar brezoneg, yez o mamm-vro, d'o bugale.

Ne chomas ket gwall bell, koulskoude, er skol gant an Aotrou Lemir. D'e zaouzek vloaz, da lavarout eo, da heul e gomunion, e voe ret d'ezañ mont pelloc'h. Da Wened ez eas da genderc'hel gant e studi.

Er bloaz 1819 ez eas da Arras, en hanternoz Bro-C'hall, d'eur skol all dalc'het gant eun eontr d'ezañ, ha tri bloaz war-lerc'h e tistroas d'an Oriant evit kemer eul lec'h e ti eun den a lezenn. Daou vloaz e chomas war ar vicher, hag ez eas neuze da Baris evit studia al lezennou. Eno ec'h anavezas skrivagnerien, hag en em lakaas, heñ ivez, da skriva er c'hazetennou. Diwar neuze e tilezas al lezennou. Ne oa ket evit derc'hel e spered war traou ken sec'h. Frankiz a ranke kaout evit lezel e soñjou da nijal pell, uhel dreist koumoul ar vuhez-mañ.

Padal ne ouie ket, da genta, war betra diazeza e spered. Skriva a rae n'eus forz petra.

Hag eun deiz, setu-heñ o tistrei d'An Arc'hanaou.

Eno e kav ar pez en deus karet. E galon a zigor,

a sailh founnusoc'h. Dihuna a ra en e greiz karantez e vro. Hag adalek neuze e galon a c'houlenn kana, kana dalc'hmat. Kavet en deus an hent a dle heulia. Ne ehan ket mui neuze da skriva gwerzennou kaer diwar-benn ar pez a gar, hag evel ma rank beva pell diouz e vro, e garantez ne ra nemet kreski.

Kalz eus an traou a skrivas a zo skrivet e galleg. En amzer-se e oa ar c'hiz, muioc'h c'hoaz eget bremañ, skriva e galleg, zoken ar Vretoned. Mes, a drugarez Doue, e brezoneg e skrivas ivez. Bez' e voe unan eus ar re a zeuas war-lerc'h Ar Gonideg (1), hag a labouras start da zifenn ha da greski teñzor ar brezoneg.

Daou levr en deus graet e yez ar vro : « Telenn Arvor » ha « Furnez Breiz ».

Amañ da heul e vo kavet eur pez barzoniez tennet eus « Telenn Arvor ».

Taolit evez dreist-holl ouz an diou werzenn gaermañ :

*Me 'drouc'ho va zeod em beg*
*Kent dizeski ar brezoneg.*

An ankou a ziskaras Brizeug e Montpellier, e kreisteiz Bro-C'hall, e 1858. Er gêr-se e oa aet da glask kaeroc'h amzer d'e yec'hed gwan ha klañvidik.

E bered An Oriant emañ douaret. Eun dervenn a zo bet lakaet war e vez evel ma c'houlenne er gwerzennou-mañ :

*'Tal va bez, tud yaouank, c'houi 'lakay eun dervenn,*
*Hag an eostig klemmus a gano war he fenn :*

(1) *Ar Gonideg :* reizer bras ar brezoneg. Ganet e Konk-Leon e 1775, maro e 1838.

*Brizeug, barz bleo melen, amañ a zo beziet,*
*Hennez a wir galon 'gare ar Vretoned.*

*Hervez* « DIHUNAMB ».



## Kanaouenn ar Vretoned

O Breiz-Izel ! o kaera bro !
Koad en he c'hreiz, mor en he zro !
Ni 'zo bepred
Bretoned,
Bretoned, tud kalet.

Allas ! mar dlean Breiz kuitaat,
Me 'ouelo 'leiz va daoulagad.
Ni 'zo bepred
Bretoned,
Bretoned, tud kalet.

Me 'drouc'ho va zeod em beg
Kent dizeski ar brezoneg.
Ni 'zo bepred
Bretoned,
Bretoned, tud kalet.

Karantez d'it, bro garadek !
Breiz-Arvorig, douar dervek.
Ni 'zo bepred
Bretoned,
Bretoned, tud kalet.

Koulskoude, dreist an holl vadou,
Karomp ar C'hrist, Doue hon tadou.
Ni 'zo bepred
Bretoned,
Bretoned, tud kalet.

A. BRIZEUG.



## Yez Breiz

Yez hon tadou, yez binniget,
A bep amzer komzet 'n hor c'hreiz,
A-vihanik 'm eus da garet,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

Te 'm eus karet, hag a garin,
Yez kaer hor Sent, yez glan hor Feiz,
War ar bed, keit ha ma vevin,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

Pa vez va spered ankeniet,
Ha glac'har em c'halon e-leiz,
Gant eur sonig oun diboaniet,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

'Vel ma tiwall ar mesaer
E oanedigou diouz ar bleiz,
Breiziz, diwallomp hor yez kaer,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

Gwasket out gant ar C'hallaoued,
Enep ar gwir, enep ar reiz,
Met d'it eo va c'halon bepred,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

Me 'lavar hag a lavaro :
Keit 'lammo va c'halon em c'hreiz,
Yez va zud koz, me az karo,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

Ha, goude buhez ar bed-mañ,
En eur Vreiz all, me am eus feiz
Da gomz brezoneg 'vel amañ,
Rak te, yez koz, eo buhez Breiz !

F. AN UHEL.



# MARVAILHOU
# AR
# VRETONED



GWALARN
BREST
1941